# GWALARN

# KLEIER EURED

gant

ROPARZ HEMON

72

DU 1934

# KLEIER EURED

Gant

ROPARZ HEMON

# TAOLENN

*Kontadennou all gant Roparz Hemon :*





# Raklavar

*Diou eus ar c'hontadennou-mañ, « Gwarizi » hag « An Ti Gwasoc'h eget Goullo » n'int ket diembann. Advoulet int bet amañ koulskoude, o veza ma klotont gant ar re all.*

*An dud hag an darvoudou en holl gontadennou n'int na tud na darvoudou gwirion.*

# Kaourintina

Da seiz eur veure, edo Kaourintina o skuba ar pondalez. Merc'hig an amezeien a zeuas er-maez, eur jelkennad bara-amann en he dourn, amanennet-mat he muzellou, he fri hag he dioujod. Streboti a reas, ha koueza war he fenn.

— Kerz alese, pemoc'h ma 'z out ! eme Gaourintina en eur zistaga ganti eun taol-skubellenn.

Hag ar bugel da leñva, hag an amezeg da zont ermaez. Tabut.

Kaourintina a lezas ar skubellenn e-lec'h ma oa kouezet, ar skubien a-skign tro-war-dro, hag a yeas en he c'hambr, o sacha an nor war he lerc'h gant stroñs ha storlok. Goude se ne voe mui gwelet na klevet betek eiz eur.

*
* *

Da eiz eur, trouz en ti. Merc'h eun amezegez o vont da veza euredet. Tud o pignat d'an nec'h. Peget he skouarn ouz an nor, Kaourintina o selaou :

— Sellit ar skalierou 'ta ! Ma n'eo ket eur vez !

Kaourintina a c'hoarze. Kornzigeri a reas an nor. Traoñ broziou seiz, botouigou ler fin o steuzia buan. Kaourintina a yeas da zastum he skubellen.

Diskenn a reas neuze. War dreuzou an nor, e kavas eur vaouez koz, kosoc'h c'hoaz egeti, pevar-ugent vloaz da vihana.

— N'oc'h ket bet pedet d'ar friko ?

Ar wrac'h a sellas outi. Bouzar oa.

— N'oc'h ket bet pedet d'ar friko ? a huchas Kaourintina, kroummet he dourn en-dro d'he genou, e toull skouarn eben.

— Ya ya, eme houmañ hep kompren.

Kaourintina a yeas betek an davarn dosta da gemer eur banne. Eno e oa daou vicherour.

— Ha da vugale-te, Kaourintina, pegoulz e timezont ?

— Va bugale, va bugale !

Hag e sec'has he muzellou gant kil he dourn.

— Pelec'h emañ da vab ?

— N'ouzon ket.

— Ha da verc'h ?

Kaourintina a yeas kuit hep respont. Ar vicherourien a zirollas da c'hoarzin. Perc'henn an davarn a reas ivez.

— Pelec'h emañ he mab ?

— Soudard emañ atao. En eun tu bennak e Madagaskar, a gav d'in.

*
* *

Da nav eur hanter, edo Kaourintina er prenestr, o sellout ouz tud an eured oc'h en em voda. An amezegez-se a oa bet he mignonez vras en amzer o yaouankiz. Bremañ e oant enebourezed touet. Gant hounnez e oa aet pep tra da vat. Gant Kaourintina e oa aet pep tra da fall. Hounnez he doa bet eur pried mat, ha desavet he doa mat he daou vugel. Kaourintina he doa bet eur pried fall, hag he daou vugel n'oant ket bet desavet e doare ebet.

Bugaligou gwisket koant, rodellet ha rubanennet. Dimezelled a bep liou, gwenn, glas, ruz-roz ha gwerdour. Paotred e du, lufr-kaer o bleo hag o botou, gwall nec'het gant ar skoulmig du ha na venne ket derc'hel sounn en ask o gouzougennou. Ar plac'h nevez, liñseliet en he dilhadou. Ar gwaz nevez, o sevel gouel e bried da zont gant eun dourn hag o terc'hel start d'e vanegou gant egile. Mamm ar plac'h nevez, o vousc'hoarzin gant he c'horf a-bez, adal he zog kinklet a berlezennou jed, betek he broz satin lintrus.

Kement-se a bignas, gwellika ma c'hellas, er c'hirri-tan, a loc'he unan-hag-unan, goustadik, a-dreuz da engroez an arvesterien. Kaourintina a dufas war doenn eur c'harr-tan, da ziskouez he dismegañs.

*
* *

Da zek eur, e lakaas Kaourintina eur banne kafe da domma. Trouc'ha a reas tammou bara a-us d'eur volenn, ha diskenn ar c'hafe tomm warno. Ne oa na laez, na sukr nag amann en ti. Ar c'hafe trenk hag ar bara a voe lein ha merenn d'ezi. Pa voe echu, ez en em gavas re skuiz da skaota ar volenn ha d'ober ar gambr. En em astenn a reas war ar gwele, hag e chomas betek kreisteiz o huñvreal er friko a vije bremaik en eured.

*
* *

Da greisteiz, e tennas Kaourintina eur baner azindan ar gwele. Neuze e tennas lien eus an armel : diou hiviz hag eun torchouer. Diskenn a reas betek ar straed, hag e prenas eun tamm bara ha diou skejenn morzed-houc'h. Paket ganti ar bara hag ar c'hig en torchouer, ez eas goustadik gant he hent.

— Da belec'h 'meur o vont, Kaourintina ? eme eur

plac'h, he dremm liou ar plastr, « gwagennet da badout » he bleo, o c'henaouegi e toull dor eun davarn.

— Da bourmen, va merc'hig, eme Gaourintina.

Pelloc'h avat ez eas Kaourintina e-barz eun davarn all. O tenna eur voutailhig eus godell he zavañjer, e lakaas karga anezi gant rom. Neuze e kuzas ar voutailhig en he godell adarre.

Hir oa an hent. En em stleja a rae Kaourintina a-hed ar straedou koz. Eun eur a sone pa dremenas dirak iliz Sant Loeiz. Tamm-ha-tamm, skuisoc'h-skuiz, ez eas e-biou d'ar c'hoc'hu, d'an ti-kêr, da gazarn ar vartoloded ha da gazarn ar soudarded. Tra ma hede moger ar c'hlañvdi, e voe darbet d'ezi beza flastret gant eun tramgarr. Kalet e oa he skouarn.

En diwez e tizas en traoñ ti an archerien. Da c'houde avat e ranked trei a-gleiz ha pignat a-hed moger an arsanailh. Eur paouez a reas war ar c'hlazenn, e-tal eur gael verglet, e penn diri maen uzet-holl.

Div eur hanter e oa pa zegouezas dirak dor ar prizon. Eno e c'houlennas gwelout he merc'h. Rei a reas d'ezi an diou hiviz, ar c'hig hag ar bara. Rei a reas d'ezi ivez ar voutailhad vihan, e kuz. Diaes e oa. Hogen Kaourintina goz a oa leun a widre. Ha ne oa kef ar wech kenta. Anaout a rae an ti, an diabarz kenkoulz hag an diavaez.

*

* *

Deut er-maez, ec'h en em gavas Kaourintina gant he faner, he zorchouer hag eun nebeut gwenneien c'hoaz en he godell. Hag hi d'an davarn dosta da brena eul litrad gwin ruz. Krapa a reas war ar mogeriou-kreñv betek eul lec'hig digenvez, eul lec'hig goudoret-mat gant eur c'haead strouez diouz an avel hag an dud.



Keit ha ma padas ar gwin, e chomas en he c'hoazez, oc'h eva divall, a lonkadennou bihan. Klouar e oa an amzer, goloet an oabl, begou ar gwez uhel o kridienna gant eur sarac'h moredus. Aze e oa peoc'h. Den ebet er parkeier nag en hentou treuz o kammigella e tor ar c'hrec'hiennou. Loen ebet nemet a-wechou eur vran o koagal. Netra o finval nemet eur bommig moged o troiellat sioul a-us d'eun doenn. Goullonderet ar voutailh, ec'h en em ledas Kaourintina war he c'hof, harpet he zal war hec'h arvrec'h, hag e vanas morvitellet.

*

* *

Pa zivorfilas, e oa gouyenoc'h an aer ha teñvaloc'h an oabl. En eur sevel e vountas gant hec'h ilin ar voutailh c'houllo a ruilhas war al leton hag a yeas da goueza e traoñ an douvez.

— Dek gwenneg kollet ! eme Gaourintina o klevout ar voutailh o terri ouz eur maen.

Ha neuze :

— Gwer torret, chañs vat !

Hag e tiskennas etrezek kêr.

*

* *

Chañs vat, evit gwir. Da eiz eur noz, hag hi o kantren dre ar straedou, e kejas Kaourintina gant diou vignonez, maouezed koz evelti, paour kaez reuzeudigezed evelti.

— O vont da belec'h ?

— Da eva eur banne kafe e ti Katell. Hizio he deus bet he fañsion. Deus ganimp 'ta, Kaourintina !

Unan binvidik e oa Katell. Derc'hel a rae eur stal-

ispiserez vihan. Gant he « fañsion » war ar marc'had, e oa e-giz eun itron e-kichen ar paourezed all. Eur galon aour he doa ouspenn. Ne oa ket eus ar re a gar eva o banne o-unan.

Banneou kafe. Banneou rom. Banneou byrrh. Banneou porto, mar plij. Banneou gwin tomm ha gwispid da echui. Badaouet ar pennou, distagellet an teodou. Prezegerez ha kaniri. Ken na zeuas amezeien da skei war stalafiou ar stal, o kinnig mont da gerc'hat polised.

*

* *

Holl aelez ar baradoz a gane e diskouarn Gaourintina, p'en em gavas dirak he zi, da ziv eur vintin. Deut e oa eur bagad yaouankiz eus an eured da ambroug an dud nevez da heul an abadenn-goroll. Tommet o fenn d'ezo ivez. Kaourintina a fellas d'ezi pokat d'ar plac'h nevez, oc'h ober « va merc'h » anezi.

Dañsal a reas neuze, ar re all o stlaka o daouarn d'ezi, ken na gouezas dialanet war ar riblenn-straed : eur bern eskern ha pilhou.

Ha leñvet ho pije moarvat o welout eur c'hrouadur-Doue, eur vamm, a zo gwasoc'h, diskaret, saotret, izelaet. Ha karget e vije bet ho kalon a zoñjer hag a enkrez. Kalon Gaourintina, avat, a oa enni dudi ha peoc'h e-leiz. Huñvreal a rae e oa he merc'h-hi a oa bet en deiz-se dimezet, hag e oa-hi, gwisket e perlezennou jed hag e satin, azezet war eur gador-vrec'h, o vousc'hoarzin a-dro-war-dro. Huñvreal a rae ivez e oa eur brinsez deut er-maez eus dounderiou du ar mor da c'hourvez war an draezenn vlot, e-tal ar c'hoummouigou flour, dindan eur ganevedenn.



# Eur Bec'herez

Dor bounner an ti a zigoras, hag eur vaouez a zeuas e-barz. Tenna a reas eur vouchouer eus godell he zavañjer ha sec'ha he zal.

— Tomm an heol, emezi d'ar vatez.

— Ar plac'hig vihan 'zo ganeoc'h ? eme houmañ, rust evel ar mitizien koz a zo bet pell amzer o servija bourc'hizien pa gomzont ouz tud ar werin.

Ar vaouez teo en em droas, hag e teuas a-wel eur plac'hig vihan-vihan e gwir, eur pakadig en he dourn: eur pez dilhad bennak, hervez doare, grounnet en eun torchouer.

— Amañ 'mañ ! eme ar vaouez, o heja he fenn en eur huanadi.

An huanad hag an hejadenn a voe graet evit ar vatez, ha na reas van ebet.

— Gortozit amañ, emezi. Mont a ran da gemenn d'an dimezelled oc'h deut.

Ar vaouez, hep beza pedet, en em lezas da goueza war eur gador, hag a lakaas ar bugelig da azeza en he c'hichen. Bez' e oant kadoriou uhel prenn-dero, a c'hiz koz, koaret-mat, renket ouz ar voger, a liou gant arrebeuri all ar rakkambr deñval : eun horolaj, eun armel vras, eur c'hrog-mantilli.

Moueziou a voe klevet en nec'h, e penn an diri, trouz dorojou o tigeri, ha tud o vont-dont, boteier en o zreid.

A-benn ar fin e voe gwelet diou zimezell o tiskenn,

o zogou war o fenn, gwisket evel evit mont er-maez. O-diou e oant bras, askournek, sounn o c'hein : c'hoarezed, hep arvar ebet. Unan avat a oa brasoc'h, askournekoc'h, sounnoc'h he c'hein, ha kosoc'h ivez, louet he bleo rodellet dindan erienou he zog. Houmañ a gerze ar genta.

Ar vaouez a savas, hag ar plac'hig, a oa he fakadig war he barlenn, he doe bec'h o sevel trumm, hag a voe darbet d'ezi koueza.

— Mont a ra mat ganeoc'h, dimezell Ursula ? Ha ganeoc'h, dimezell Julia ? Degaset em eus d'eoc'h ar plac'hig, evel m'ho poa goulennet.

Ursula a yeas rag-eeun d'ar bugel :

— Pe ano ac'h eus ?

—Anita, eme ar vaouez, o respont evit ar plac'hig.

— Pe oad ac'h eus ?

— Trizek vloaz, eme ar plac'hig, skiltr he mouez evel eur c'hloc'hig.

— Trizek vloaz ! eme Ursula, o sellout ouz he c'hoar. Ne vije ket lavaret !

— Nann, ne vije ket lavaret ! eme ar vaouez. Met brasoc'h eo c'hoaz eget he breur, a zo o vont war he c'houezek vloaz. Petra 'fell d'eoc'h, maget fall ha dilezet evel m'eo bet ar paour kaez bugale-se, gant eur seurt tad hag eur vamm ken klañv !

— Bennoz Doue d'eoc'h, Filomena, eme Ursula. Doue a dalvezo d'eoc'h ar boan hoc'h eus kemeret o kas ar bugel-se betek amañ.

— Ret eo ober eun dra bennak, eme Filomena, o vont kuit en eur saludi. Kenavo, dimezell Ursula. Kenavo, dimezell Julia !

— Ha bremañ, eme Ursula, deomp-ni ivez !

An diou c'hoar a yeas er-maez, ar plac'hig ouz o



heul. E oa dres eur c'harr-tan a stumm koz, an « taksi » n'oa nemetañ er gêrig, o tont gwella ma c'helle war baveziou digompez ar straedig etrezek enno. Chom a reas a-sav dirak ar menk-ti.

— N'oun ket re ziwezat, dimezelled ? eme ar blenier koz, o tont er-maez da zigeri d'ezo ar c'hombod-diabarz.

— N'oc'h ket, Yann, a respontas Julia. Hag e sikouras ar bugel da sevel gant he fakadig, goude ma voe pignet hag azezet Ursula.

Ar c'harr-tan a redas e-pad eun eur hanter dre an hentou, etre girzier, pilhou latar a-ispilh outo, eun heol gwan o spurmanta, gwech ha gwech, a-dreñv ar c'hoabr. En diwez e weljod eur strollad tiez, renkadou prenester a-hed o zalbennou hir.

— Degouezet omp, eme Ursula. Setu aze ar gouent.

*
* *

Ar person an hini eo en doa erbedet ar plac'hig Anita d'an diou c'hoar. Ursula ha Julia a oa ar re binvita dimezelled koz a dredika e-touez an itronezed hag an dimezelled koz a dremene o buhez en-dro d'an iliz ha d'ar presbital, o komunia bep beure hag o heulia aketus pep ofis ha pep sarmon. Tri rummad a oa anezo : ar re a oa mat da labourat, da evezia bugale ar c'hatekiz, da ginkla an aoteriou, da vont en tiez da gesta ha da vruda « Kannadig » ar barrez, — ar re a oa mat da rei ar-c'hant, — hag ar re na oant mat da netra nemet da uza teod. Eus an eil rummad e oa an diou c'hoar. Dibaot a wech e teurvezent lakaat o dourn en eun dra bennak. Bepred avat e vezent dare da zigeri o yalc'h kerkent ha ma c'houlenned.

Anita a oa eil bugel beo eun tiad niverus. Klañvidik ar vamm. An tad mezvier, ha gwasoc'h. E-lec'h mont d'ar skol, Anita a yae da vesa ar saoud, pa ne veze ket o tiwall he breudeur hag he c'hoarezed bihan. Evel-se betek he zrizek vloaz. Daou dra a oa c'hoarvezet neuze : marvet e oa ar vamm, hag an tad, da heul beza taolet er prizon, a oa bet lamet digantañ e veli war e vugale. Ar person ha tud vadelezus all o doa graet o gwella evit an emzivaded. Ha setu penaos e oa bet fiziet amzer-da-zont Anita en dimezell Ursula hag he c'hoar.

An dimezell Ursula hag he c'hoar, a lavaran. Rak pa vez diou c'hoar o veva a-gevret, ez eus atao unan, — an hena peurliesa. — o c'hourc'hemenn, hag eben o plega. Julia gaez eta, hag hi koantoc'h, speredekoc'h marteze, hag a dra sur hegaratoc'h eget he c'hoar hena, ne oa netra war an douar-mañ nemet c'hoar an dimezell Ursula.

Ursula eo he doa divizet kas Anita d'ar gouent, da zeski eur vicher e-touez emzivadezed all.

— Diwezatoc'h, emezi, e c'hellimp he c'hemer da vatez, ha ne vo ket kollet an arc'hant hor bo dispignet ganti. Koz eo hor matez dija. Pa ne c'hello ken mont, e vo ret d'imp kaout unan all. Koulz d'imp neuze kaout unan a fiziañs, unan hor bo anavezet hag a vo stag ouzimp dre ereou an anaoudegez-vat.

*
* *

Eur wech da vihana bep tri miz, ez ae an diou c'hoar, pe Julia hepken, da welout ar plac'hig. Eur blijadur sellout outi, he dioujod livrin, he dent gwenn, ar c'hoarz en he daoulagad. Ne greske ket kalz avat. Gant he zavañjer garrezennet, gwenn ha glas, he bleo plañsonet-kempenn war he daouividig, lavaret e vije bet eur plac'hig vihan muioc'h eget biskoaz. Eürus e oa gant al leanezed. Seven e oa, sentus, ha dare bepred da ober pez a c'hourc'hemenned d'ezi.

*
* *

An deiz bras a c'hoarvez abred pe ziwezat e pep buhez a c'hoarvezas da Anita war-dro he femzek vloaz. Ar goañv e oa. Abaoe eur pennadig e oa bet o pasaat, ken na rankas tremen dirak mezeg ar gouent. An droug-skevent, emezañ.

Striz ar reolenn. N'helle ken Anita chom gant he leanezed karet. Mantret ar re-mañ. Kemennet e voe raktal ar c'helou d'an diou c'hoar.

— Biken, eme Ursula, ne gemerin eur glañvourez da vatez. Ne vern ! Dre garantez Doue eo e rankomp ober vad, ha n'eo ket dre garantez ouzimp-ni hon-unan. Klasket e vo eun ti all da lakaat ar plac'h, ha paea a raimp eviti ken na bareo.

*
* *

Kaset Anita d'eun ti-yac'haat.

Ne oa ket eun ti evit mondianed, evel just. Ha ne oa ket ar plac'hig e-mesk ar re a baee ker. A zo gwasoc'h, da bemzek vloaz, ne oa mui eur bugel. Hervez ar reolenn, e oa eur « vaouez » da veza lojet a-gevret gant maouezed. Maouezed ugent, pemp-warnugent, tregont vloaz hag ouspenn, o tont a bep lec'h, darn o veza renet Doue 'oar peseurt buhez.

Eun deiz ma oa aet Ursula hag he c'hoar da welout ar plac'hig, ar glañvdiourez a reas sin d'ezo da zont

eun tammig a gostez : ezomm he doa da gomz outo. Dizoloet e oa bet eun torfed : Anita a eskemme liziri gant eur paotr seitek vloaz a oa en ti-yac'haat ivez. Tiez ar baotred diouz eun tu, tiez ar merc'hed diouz an tu all, dont a raent a-benn koulskoude d'en em welout a-bell ha da skriva.

— Ret e vo d'eoc'h, eme ar glañvdiourez, ober d'ezi ar gentel.

Ar gentel a voe graet, ha graet mat. Diwar an deiz-se, ne deas mui an diou c'hoar war-dro ar bugel. Julia a gendalc'has da skriva d'ezi, — e kuz, — o lakaat bep gwech en he lizer eur bilhedig dek lur (en amzer-se e oa seurt bilhedou). Ursula avat a vanas didruez.

— Paea a rin eviti, a lavare, betek ma pareo. Ha goude, echu.

* * *

Parea a reas Anita. Klasket eur plas d'ezi gant renerien an ti-yac'haat, e voe kaset da vatez en eur vereuri. Ne badas ket pell. Gant al labour kalet e teuas ar c'hleñved en-dro. Daou vloaz goude e varvas.

* * *

Ar c'helou a zeuas betek an diou c'hoar.

— Doue a ra mat pez a ra, eme Ursula. Ne felle ket d'Ezañ he dije bevet en diroll. ,

Julia ne lavaras grik. Kalonad he doa. Gwall siferniet e oa d'an ampoent. A bep eil e starde he mouchouer dindan he fri ha dindan he daoulagad. Ruz he daoulagad, ruz he fri, ne oa ket brao da welout.



# Sav-Heol

An dizenor a c'hell koueza war eun tiegez e meur a zoare ha pa c'hortozer an nebeuta. Ugent vloaz a-raok, Lusian Penantraez a oa aet kuit da vroiou ar Sav-Heol, ha ne oa ket deut en-dro. Da genta en doa skrivet alies a-walc'h d'e gerent. Maro e dad, maro e vamm, ne chome mui nemet e vreur Yann. Skrivet en doa da hennez eur wechig bennak ivez. Ha neuze echu. Abaoe daouzek vloaz netra ken. War a greded, edo Lusian en eur gêrig a vro Sina, war eur stêr vras e-kreiz an douarou.

Yann a oa dimezet gant merc'h eur marc'hadour gwin. Ar stal a oa d'ezo bremañ. N'o doa nemet daou vugel. Beva a raent didrabas, daoust ma oa dister ar gounid. Bez' e oant evel an holl dud tro-war-dro d'ezo, hep netra d'o diforc'h diouz o amezeien e nep giz.

War se eo e teuas ar pellskrid kaset gant ar c'honsul er rannvro sinaat-se, dianav-krenn hec'h ano, da vaer ar gêriadenn : « Klask kerent Lusian Penantraez. marvet, ha kemenn d'in petra ober gant ar bugel ».

Yann ha Lusian o doa en em garet gwechall kement ha ma c'hell daou vreur en em garout. Yann dreist-holl, an hini yaouank, a oa sot evit gwir gant e vreur hena, o vont atao ouz e heul e pep lec'h evel eur c'hi, o kavout mat kement a rae ha kement a lavare, o varn pep tra eveltañ, atao dare d'e servija ha d'e zifenn. War wanaat e oa aet ar garantez-se gant

an disparti hag an amzer. Beo e chome koulskoude. Birvi a reas adarre pa voe degaset ar pellskrid d'an ti eun deiz ma rae glao, da vare lein.

Ne voe ket hir ar vreutaenn etre an daou bried. Kalon vat ar wreg a oa bet teneraet-holl gant meneg ar emzivad. Yann a wiskas e vantell goaret hag e c'ha machou hag a bellskrivas raktal : « Degaset ar bugel ».

Er sizunveziou da heul, evelato, ne voe ket ken faro Yann hag e wreg gant ar pez o doa graet. Hi a oa nec'het en askont d'he daou vugel, a oa deut d'an oad ma vije ret o skolia pell diouz ar gêr, ha se a goustje ker. Heñ a oa nec'het ivez gant ar c'hinnig displann-se o tont davetañ hag e dud eus ar Reter kevrinleun. Hogen skeudenn Lusian a save bep an amzer dirak e zaoulagad. Keuz a zeue d'ezañ da veza manet ken pell hep klask gouzout petra a c'hoarveze gant e vreur. C'houek e oa soñjal ne oa ket re ziwezat evit seveni eun dlead e-keñver an hini karet.

Dizammet e voent eun tamm mat pa zeuas lizer ar c'honsul. An tad, a lavare, a oa pinvidik-meurbet. Ha gellet e vije savetei an darn vrasa eus e beadra dre hanterouriez eun ti-bank saoz, a oa bet Lusian war eun dro implijad hag ezel anezañ. Evit gwir e vije ret gortoz, rak er vro-se, muioc'h eget en Europa, seurt traou a gemer amzer. En eul lizer all, degouezet damc'houde, e lavare e oa bet kaset ar bugel da Hong-Kong da bignat war al lestr kenta oc'h ober hent d'ar C'hornog.

Yann a yeas da Varsilha da c'hortoz al lestr. Pa 'z eas da c'houlenn e niz, e voe degaset dirazañ eur bugelig melen e groc'hen : eur gwir Sinaad bihan. Koantik e oa da welout, ha fromet-holl e voe Yann



oc'h anavezout daoulagad e vreur en e zaoulagad. Eun doare en doa ar paotrig ouspenn da griza e dal, ha na vez kavet nemet e-touez mibien Jafed.

— Pe ano ac'h eus ?

— Lusian.

— Pe oad ac'h eus ?

— Dek vloaz.

Yann a voe fromet adarre : mouez Lusian, doare-komz Lusian eo a oa o tont eus ar genou ruz bihan en dremm velen bihan.

Gwisket e oa ar bugel e-giz eun aotrouig : dilhadou prenet d'ezañ en Hong-Kong gant ar Saozez hegarat he doa evesaet outañ e-pad ar veaj.

— Pakadou 'zo ganit ?

— Ya.

Hag ez eas ar paotrig da gerc'hat diou valizenn, hag eun arc'hig-prenn, kenstaget gant lerennou.

— Ret e vo d'eoc'h, va eontr, kemer an arc'hig-mañ da virout ganeoc'h. Enni ez eus paperennou va zad hag eur bern paperennou-bank a dalvoudegez vras. Kerkent ha ma voe maro va zad, e stagas ar vevelien da laerez kement tra a oa en ti. Me avat am eus tapet krog en arc'hig hag he degaset em eus betek amañ ganin.

Yann a chomas sabatuet o klevout an netraig-se o komz evel eun den. Hag e soñjas en e zaou vugelheñ, e Lenig hag e Loulig, d'ezo pevarzek ha trizek vloaz koulskoude, hag i ken dibreder ha ken dinoaz, ken diouiziek eus ardou ha strobinellou ar bed bras.

— Savet oun bet, a gendalc'has ar paotrig, gant eur vaouez a oa o veva gant va zad. Bihanik e oan c'hoaz pa varvas va gwir vamm. Va gwir vamm a oa dimezet gant va zad. Evel-se oun mab d'ezañ

dre al lezenn, ha d'in-me e tle dont e beadra goude e varo. N'em eus ket soñj avat eus va mamm. Eben a zo bet mat-kenañ em c'heñver, ha keuz am eus bet o vont diouti. He lezet em eus da gas ganti ar braoigou hag an arc'hant a oa en ti, ar pez na oa ket aet dija gant ar vevelien. Graet he doa war-dro va zad e-pad e gleñved, hag abaoe eiz vloaz e oa o chom gantañ. An dra-se a dalvez arc'hant ha braoigou, ne gav ket d'eoc'h ?

Yann a selaoue, re souezet ha strafuilhet da respont. Ar bugel a fistilhe dibaouez, o sellout ouz pep tra hep tamm aon ebet, nebeutoc'h abafet, a dra sur, eget e eontr gant tourni ha cholori straedou Marsilha. Ken tavedek e oa an den, ma kredas d'ar bugel e oa feuket, hag e lavaras :

— Diseven oun bet en ho keñver, va eontr. Kenta tra am bije dleet ober eo ho trugarekaat da veza deut d'am c'herc'hat.

Dre eurvad, e tistroas Yann d'ar gêr e-kreiz an noz. Kousket e oa e vugale, e wreg hepken o c'hortoz. Evel eur vaouez speredek ma oa, meiza a reas dioustu e oa gwell kemer an traou a galon laouen e-giz ma teuent. Ar paotrig, skuiz gant e veaj, ne gomze ken. Roet e voe d'ezañ da zebri, ha kaset e voe d'e wele. Hir amzer avat, e chomas an daou bried da gaozeal goude se.

Ar vrud a redas en eun taol eus eur penn d'ar vourc'h d'egile. Ar vatez, ar vugale, ne voent ket pell oc'h embann ar c'helou fentus. Ne oa ket tremenet eun devez, hag e felle d'an holl gwelout ar Sinaad bihan. Ha deut e vije eur struskañval pe eur jirafenn, ne vije ket bet gwasoc'h. Komerezed a ga-



vas trumm o doa ezomm gwin en deiz-se end-eeun. Hag an teodou a yeas en-dro.

An dizenor a oa deut.

Ne vije ket bet Yann evit herzel, panevet e wreg. Eun den lent a oa anezañ, hag a gare ober atao evel ar re all, gant aon da denna an evez. E wreg, avat, he doa gwelet e vije ret stourm, ha stourm a reas. Ar sul war-lerc'h, e oant en oferenn, Sinaad hag all, oc'h ober van da venel dizeblant, daoust ma oa pep lagad en iliz troet war-du enno, ha daoust ma teuas an holl dud a-ziwar ar maez, disevenoc'h c'hoaz eget re ar vourc'h, da c'henaouegi dirazo goude. Da gement hini a gave war he hent, e konte gwreg Yann istor ar bugel, o lavarout e oa mab eur brinsez, ha pinvidik-tre.

Mab eur brinsez pe get, Lusianig a voe buan mestr en ti. Lenig, ar verc'h hena, hag a grede da genta he doa kavet eur verc'hodennig nevez da c'hoari, a sente ouz he c'henderv e pep tra a-benn eur sizun. Loulig, ar paotr, a oa leun a souez hag a estlamm o welout kement a ouie ijina gant e zourn. Hag e gwir, marzus e oa ampartiz ar bugel. Evit Yann, lavaret e vije ne oa ket difromet c'hoaz abaoe ar poent m'en doa anavezet daoulagad e vreur en dremm iskis melen. Ne oa nemet ar wreg hag a ouie derc'hel penn d'ar bugelig. Ha padal, e kuz, e oa eun tammig spouronet ha sebezet ivez.

Lusianig a selle outo, hanter evel kerent, hanter evel mevelien. Ganet e oa da c'hourc'hemenn. Merzout a rae an estlamm hag ar sebez a lakae da ziwana en o c'hreiz, hag e ouie ober e vad diouto. Seven e veze dalc'hmat en o c'heñver. Re seven zoken. Eun

dra bennak a oa ennañ ha na oa ket enno. Bez' e oant en e gichen evel tud koad, diechu.

A-benn daou viz, e kavas da Yann ha d'e wreg e oa poent kas o niz d'ar skol. Ne ouie ket lenn. Ne ouie netra eus ar pez a vez kelennet er skoliou. Gwelloc'h e lakaat en eur skolaj pell a-walc'h diouto. Deut e oant da skuiza gant ar bugel. Loulig a vije kaset d'ar skolaj ivez, hogen d'eur skolaj all. Hanter blijet hepken e oa ar gerent o welout Lenig ha Loulig atao gant o c'henderv. Traou a zeskent gantañ.

Paour kaez Lusianig ! Heñ hag a oa bet servijet gant eur bagad mevelien e ti e dad, boazet da gibella bemdez, da gemma e lien bemdez, da gomz ha da c'hourc'hemenn evel eun den, koueza e ti marc'hadourien vihan en eur vourc'h a Vreiz-Izel, ha bremañ en eur skolaj a Vreiz, e-touez paotredigou lous, gouez, ha douget ouspenn d'e zismegañsi abalamour d'e friig tougn ha d'e groc'hen melen ! Lakaet e voe, war ar marc'had, e klas ar vugaligou, heñ hag a ouie hiroc'h diwar-benn ar vuhez eget ar skolidi vrasa, ha zoken darn eus ar vistri.

Da lavarout gwir, mat e voe an Tadou en e geñver. Er skolaj-se e veze darbaret misionerien vihan. Ne oa ket paret mat daoulagad an Tad Rener war ar c'hanfardig ma welas anezañ, eur boned-eskob war e benn hag eur gammell en e zourn, oc'h aviela paganed ar Stêr C'hlas pe ar Stêr Velen.

— Bezit asur, emezañ da wreg Yann, e vo graet ganimp kement a c'hellimp evit mad e gorf hag e ene.

A-benn bloaz en doa desket Lusianig kalz a dra. Hogen an eontr a oa diaes e benn. Lizer war-lerc'h



lizer a oa bet eskemmet a-zivout an herez, ha ne weled liou ebet eus an arc'hant. Gwreg Yann a oa strafuilh leiz he c'halon.

Eil bloavez skol Lusianig ne voe ket koulz hag ar c'henta. Ar paotrig ne oa ket nemeur douget war ar studi, ha nebeutoc'h c'hoaz war an doueelez. Huñvre an Tad Rener a oa kaset da get. Ouspenn se, deut e oa ar Sinaad da veza mestr e-touez ar re wasa eus e gamaladed, hag heñ leun a skiant-prenet hag a widre. Bez' e oa spont ar gelennerien yaouank, hag ivez darn eus ar re goz. War-dro miz meurz e voe galvet Yann gant an Tad Rener da zont d'e gaout.

Setu : tamallet e oa da Lusianig beza laeret eur montr. Gaouier e oa, lezirek, goapaer, hag e oa traou all war ar marc'had... hag a voe diskleriet gant an Tad Rener a vouez izel da Yann en eur ober goustadik tro ar c'hloastr.

Distrei a reas Yann d'ar gêr gant e niz ; mantret an den, dibreder-kaer avat ar bugel. E virout er gêr, n'helled ket. Setu ma voe divizet kas anezañ d'eur skol all, eur skol vicherel dalc'het gant menec'h.

Ar miziou a yae e-biou, hag arc'hant an tad ne zeue ket. Skuiz e oa Yann, skuiz e wreg. Seul vuioc'h ma 'z ae fall ar bed ganto. Eur marc'hadour gwin all a oa deut er vourc'h hag en doa lamet diouto eun darn vras eus an ostizien. Ret e oa bet tenna ar verc'h hena eus ar skol. Labourat a rae gant he mamm. Eur frealz e oa d'ezo atao gouzout o doa graet o dlead. Hogen, daoust d'ezo end-eeun, tamall a raent d'ar Sinaadig kement droukverz a oa c'hoarvezet ganto.

Gwelloc'h kelou a zeue anezañ evelkent. Plijusoc'h

e kave labourat gant e zourn, pe ar venec'h marteze a oa deut a-benn anezañ. « Eur micherour mat a raio », a lavarent da Yann. Lusianig, bepred dibreder, bepred o soñjal e oa dreist d'e gerent ha d'e gamaladed, ne oa tamm ebet gwalleürus.

Hag eun deiz, galvet e voe Yann, evit ar gantved gwech marteze, dirak an den a lezenn. Dont a reas en-dro d'ar gêr, drouklivet, e zivesker o krena, evel unan en deus bet eur weledigez. Reizet e oa an traou a-benn ar fin, peurreizet da vat. Ha ne oa ket dek mil lur, na kant mil lur, nag eur milion lur zoken, hogen milionou e-leiz a zegoueze gant Lusianig. Yann a c'houeze e dal netra nemet gant ar soñj en dije eur seurt teñzor da ziwall.

Hag evit echui an istor evel an holl istoriou mat, e lavarin ne voe ket Lusianig dianaoudek e-keñver ar re o doa bet truez outañ. Deut d'e oad, e lezas ganto eur yalc'had dereat d'o faea evit o foan, hag e skrivas d'ezo eul lizer, — eun tammig heñvel, koulskoude, ouz al liziri a skriver pa gaser kuit mevelien feal. Ne vern : adlivet e voe ar stal, dimezet ar verc'h Lenig, ha kaset ar paotr Loulig, — na petra 'ta, — da zeski ar c'hounidigez-douar en eur skol-veur, en Afrika.



# Rouanez e Galon

Azezet en iliz, goulou glas ha ruz ar gwerennou livet o floura he bleo melen, e oa kaer evel eur rouanez. Pa zaouline avat da bedi, he bleo melen o tiskenn betek he dargreiz, stouet he fenn ha juntet he daouarn war he chapeled, ne oa mui he c'hened eus an douar-mañ. Aze, dirak an aoter, e oa evel eur santez. Glan. Ken glan. Glanoc'h eget al lili kizellet war sichenn delwenn ar Mabig Jezuz. Glanoc'h eget an aelez o tougen treid ar c'hantoloriou, en eur c'hoari an delenn.

Ha pa echue an oferenn, e chome kalz war-lerc'h ar re all, pleget izel atao, o pedi moarvat evit ar bec'herien a oa bet en-dro d'ezi, hag a oa d'an ampoent oc'h en em waska hag oc'h en em vounta e traoñ an iliz, helebini ganto da gaout an nor-dal.

Neuze e veze mall redek, ha gwaska ha bounta ar re-se, da vont da skoacha er vered a-dreñv ar c'halvar, evit he gwelout o tont er-maez, an hini diweza, war he gorregez, evel eur vesaerez o tont war-lerc'h ar bagad. Souba a rae buan beg he bizied er piñsin, hag ober sin ar groaz. Hag o sellout d'an douar, hep trei he fenn, he levrig-oferenn hag he sac'hig-ler koant harp ouz he bronn, ez ae gant he hent. Ha kredet ho pije e oa he c'hammedou ken skañv hag aezenn eun abardaevez klouar.

Ne oa Per nemet pemzek vloaz neuze. Hag hi sei-

tek pe driouec'h vloaz. Karantez e c'helle beza. Azeulerez e oa hep mar. Azeulerez a badas an daou vloavez ma chomas Per er gêr betek mont da vartolod, ha na reas nemet kreski da c'houde.

Hec'h ano ne oa ket kaer: Jermana. Ne oa ket dre he fazi. Dre fazi he c'herent avat. He zad, eur marc'hadour kranked ha ligistri, ruz ha lart e zioujod, kofek, atao dare da fentigella ha da c'hoarzin, ha da eva eur banne. He mamm, eur vaouez teo, damheñvel ouz he fried, nemet ne eve ket kement. Tud en o aez, pinvidik zoken, a lavared, azaouezet evit o finvidigez ha brudet-mat evit o hegarated. Tud izel koulskoude. Ha penaos o doa gellet kaout eur verc'h ken dizouarel, sed aze eur c'hevrin bras.

Anaout a raent Per. A-wechou e veze pedet d'o zi. Gwir eo, an ti-se a oa digor da gement hini a gare dont da varvailhat gant an tad pe gant ar vamm. Ar re davedek evel Per a veze deut-mat ivez, rak neuze e c'helle ar priedou marvailhat gwelloc'h c'hoaz, hep kaout ar boan da selaou. Tra souezus : ne blije ket nemeur da Ber mont di. Aonik e oa dirak Jermana. Pedi a reer ar santezed. Ne garfed ket beza azezet ouz taol ganto. Da vleunia, e garantez a ranke chom kuz. Chom distag evit beza bepred glan evelti. Dellezek anezi. Kaozeal gant he rouanez, starda he dourn o tont tre hag o vont kuit, a oa plijus en eun doare. D'ezañ, avat, kein ar c'halvar koz er vered, da c'hellout spia distrafuilh.

Jermana ne rae van ebet outañ. Eur wechig bennak evelato, he doa troet he sell etrezek ennañ hiroc'h eget kustum. Ha Per ne ouie ket petra soñjal, ken espar ha ken dizeblant war eun dro e oa ar sell-se.



An doueezed avat a zo iskis, hag eun dra dizakr e c'hell beza d'o azeulerien klask lenn en o soñjou. Dre vadelez e oa marteze e selle ouz ar paotrig, a oa sklav d'he c'hened didamall.

Pa voe aet da vartolod, e savas e kalon Ber trivliadou nevez, ar bugel ennañ o tont da waz. Deski a reas digant e gamaladed dismegañsi ar merc'hed. Deski a reas penaos komz outo, farsal ganto, dont a-benn anezo, — war a grede, — ha brabañsal war o divoud. Gouzout a rae avat, an holl amzer, e oa er garantez muioc'h eget na vez lavaret en etrebourz, en eur gempenn ar gweleou-skourr, ar sul da noz. Traou uhe-loc'h, kevrinusoc'h ha kaeroc'h, o tenna nebeutoc'h d'ar c'horf eget d'an ene, traou rouez evit gwir, hogen traou da veza kavet, zoken war ar bed-mañ. Pa n'o c'have ket en e gichen, o c'hlask a reas en e eñvoriou. Ha skeudenn Jermana a skedas, lufroc'h eget biskoaz, gant kement a oa chomet glan ha bugelel en e spered. Evel eun delwenn, gwenn ha glas hag alaouret, war eun aoter, daou biled-koar o tevi dalc'hmat a bep tu d'ezi.

Arabat kredi e veze aloubet spered Per gant ar soñjezonou-se. Eur paotr yac'h e oa, digor e zaoulagad war gement a c'hoarveze, akuit gant e zaouarn, akeтus, nebeut douget da brederenni ha da vaga huñvreou. Pa veze trubuilhet hepken, pe skuiz gant labouriou dizudi, e oa c'houek digeri arc'hig an eñvor.

Bep gwech ma 'z ae d'ar gêr, e wele Jermana. Atao ken koant ha ken mistr ha ken diforc'h diouz ar bedholl en he glanded, ma veze ar plac'hed all en he c'hichen evel podou pri e-kichen eul lestr porselen. Gwenn he zal, ha boull he daoulagad evel dourfeunteun.

Pemp bloaz a oa tremenet, hag e oa Per eil-mestr war vourz eun avizer e Saigon, pa glevas e oa Jermana nevez dimezet. Ne voe ket sabatuet, na trefuet, na glac'haret. Plijet e voe kentoc'h. Biskoaz n'en doa c'hoantaet beza he fried. Mat e oa evel-se. Gant ma vije onest ar paotr ha madelezus en he c'heñver, ne oa tra da c'houlenn ken. Sur a-walc'h he doa gouezet dibab, evel ma ouie ober pep tra. Hag ar plac'h he doa gellet chom digailhar gant eun tad hag eur vamm ar seurt-se, a c'hellje chom digailhar e-kichen ne vern pe bried.

Ne voe ket bruzunet ar skeudenn eta. Skedi a reas bepred, splannoc'h ha siouloc'h marteze, meurdez ar wreg o teurel he skleur war denerded ar werc'hez, hep tenna diganti mann eus he glander.

D'an ampoent e c'hoarvezas da Ber koueza klañv gant terzienn ar vro-se. E klañvdi Saigon, e voe pell amzer oc'h alteri, holl eñvoriou ha fromadennou e vuhez breset betek gwriziou e ene, hag hejet mesk-ha-mesk e-giz tammou eskern e sac'h eur pilhaouer. Skeudenn Jermana avat a vane atao difinv-kaer e strad e weledigez, evel eun heol gwan o lintra war donnou dirollet ar mor skourjezet gant an arne, pe evel eur steredenn guñv o veilha, tra ma frailh an douar ha ma tigor islonkou du. « Hi he deus saveteet d'in va buhez », a lavaras Per outañ e-unan pa voe gwellaet d'ezañ eun tammig.

*
* *

Bloaz goude, edo Per er gêr war ehan-labour. Diwez miz ebrel e oa, ar goañv o talea c'hoaz en avel ha war ar girzier. Aet e oa e-unan-penn war-lerc'h koan da vale a-hed an tornaod. Ne oa ket diwezat. Da c'houec'h eur e koanied en e di. Koulskoude, ne oa nikun o finval. Izel e oa ar mor, c'houez al lec'hid o sevel eus ar porz, aloubet endeo gant an noz o tua mogeriou ar chapelig puchet war ar sao-maen, ha kosteziou gell ar bigi war ar sec'h.

Hañvdiou dreist-holl a oa dre eno, a-skign war an tevenn. Serret ar stalafiou warno, o sevel, noaz, e-kreiz o liorzouigou dilezet. Dre eno ivez e chome Jermana abaoe hec'h eured. Per ne ouie ket dres e pelec'h. N'en doa ket klasket gouzout. Kelou glac'harus en doa klevet diwar he fenn. Ne oa ket eürus-tre, a lavared, gant he fried. Paour kaez Jermana ! Ne vanke netra d'ar santez nemet beza merzerez ! E doun e galon, e ouie Per e oa deut da vale en tu-se d'ar gêriadenn, o tamc'hoanagi gwelout e rouanez, eus a-bell. Hag e verze an hevelep trivliad en e greiz ha gwechall, a-dreñv ar c'halvar.

Edo o vont gant eun hentig kleuz etre daou c'haead spern, pa glevas trouz unan o kerzout gant botoukoad war e lerc'h. Chom a reas a-sav da c'hortoz. Kroumm e oa an hent, ha ne welas piou oa nemet pa zegouezas ar c'herzer tost d'ezañ. Anaout a reas Jermana, diskabell, eur chal ruz war he diskoaz, eur podad-laez en he dourn.

— Te eo, Perig ? emezi. Klevet em eus gant va mamm e oas amañ. Aet eo va matez d'ober war-dro he c'hoar, a zo klañv. Ha ranket em eus mont vaunan da Gervijin da gerc'hat laez. Deus ganin, mar kerez, da welout va zi.

Kemer a rejont eun hent-treuz da gaout eun nor vihan e moger uhel eul liorz vras. Jermana a dennas

an alc'houez eus godell he zavañjer hag a zigoras an nor. Eur c'hi a redas daveto.

— Chom peoc'h, Lutig ! eme ar vestrez, en eur starda penn al loen outi gant aon na lammje ha na skuilhje al laez.

— Deomp dre amañ, emezi da Ber.

Hag e kasas anezañ en eur gegin a zigore war al liorz, hag ac'hano d'eur sal-degemer, ar c'hi o tont ouz o heul, en eur c'houesa o seuliou.

— Azez amañ, Perig, ha gortoz, ne vin ket pell, emezi c'hoaz. Lutig, te 'oar eo difennet d'it mont er gambr-se gant da baoiou lous !

Sacha a reas an nor ganti, ha Per a yeas, lentik evel eur paotr bihan, da azeza war eur gador e-kreiz ar sal. An ti a oa koz, an arrebeuri avat nevez-flamm, eus ar c'hiz a vez prenet en amzer-mañ gant ar vourc'hizien hag an dudigou en o aez : koad lufr teñval, linennou eeun, dournellou ha korzennou metal liou an nikel, arrebeuri seurt ma vez graet gant ar vugale evit o merc'hodennou gant neud-orjal ha boestou-alumetez.

Per a rankas gortoz eur pennad mat. Pa zeuas Jermana en diwez, e oa deut an noz.

— Ne weler tra amañ, emezi en eur blanta eur forc'h-tredan en he c'hombod da enaoui eur voullig gwer-dilufr war ar stal a-zioc'h an divan.

Eur sklaerder flour a leunias ar sal, o spega amañ hag ahont ouz eur banell-goad pe eur melezour, hep dont a-benn da argas krenn an deñvalijenn. Kemmet e oa Jermana. Gwisket he doa eur vroz all, kempennet he bleo, ruziet he diweuz, poulfrennet he dioujod, duet he malvennou, staget eun dro-c'houzoug en he



c'herc'henn. Daoulagad Per a heulias prim, kent gouzout d'ezañ zoken, trolinenn he broz eus he skoaz betek he c'hroazell. Hag eun dra bennak a dorras trumm en e galon, evel ma torr gwinterell eun horolaj koz, a zo aet en-dro diastal abaoe ouspenn eur c'hantved, gant eun trouzig berr, e siouldED an noz.

Ar vaouez a gomzas gantañ pell amzer, en eur gluka banneouigou « sherry » hag en eur vutuna nouspet sigaretenn. Konta a reas d'ar paotr pegen fall e oa dimezet, dilezet alies, — evel neuze, — gant he fried, penaos e oant deut tamm-ha-tamm da veza enebourien, ha penaos o doa divizet ren o buhez hiviziken, pep unan diouz e du.

*

* *

Mont a reas Jermana d'e ambroug betek dor al liorz.

— Dont a ri en-dro ? emezi.

Per, avat, — divadet en eun taol gant avel skourrnet an tevenn, — a bellae diouti, dre an hentou teñval, sammet evel neb en deus bet c'hoaz eun tañva eus avalou put Gwezenn an Anaoudegez.

# Ar C'hedourien

Tostaat a rae war ar skramm poent ar pok diweza. Bez' e weled endeo pennou ha diouskoaziou o luska en deñvalijenn, brec'hiou oc'h en em astenn da gregi e mantilli hag e disglavierou, hag e kleved gwigourouigou azezennou o sevel, ha trouz kammedou tud o vont kuit.

Renea, hec'h-unanik-penn e-mesk an engroez-se, a selle atao, keuz ganti da welout ar film oc'h echui. Ne oa ket eur film mat koulskoude. Na dudius na fentus na plijadurus tamm ebet. En abeg da se, e oa mall gant ar sellerien mont er-maez, darn da domma o zreid e korn an oaled, darn da domma o gourlañchenn en tavarniou, ha darn da domma o c'halon ouz kalon ar vuia-karet. Renea, hi, ne oa netra nemet yenijenn ouz he gortoz. Yenijenn en he zi, — rak diegi he doa bet da ober tan kent mont d'ar finvskeudenndi. Yenijenn en he diabarz, — rak diegi he dije sur da aoza eur pred dereat kent mont da gousket. Ha yenijenn, skourn ha reo kalet, siouaz, en he c'halon.

E-kreiz ar sal leun-chouk, eviti da veza grounnet gant tud dianav, e oa nebeutoc'h digenvez. Di e oa deut, evel ma rae alies, da skañvaat eun tammig bec'h an endervez sul, ken spontus d'ar re n'o deus ket a vignoned ha na ouzont ket maga an amzer gant o labour, o soñjou pe o huñvreou. Bremañ avat e oa ret mont kuit. Ar ger DIWEZ a oa lammet war ar



skramm el lec'h ma oa bet diou weuz o waska diou weuz, hag ar sklerijenn a oa tarzet war an hanter eus ar sal goullonderet, ha tec'hadeg eun tropellad louet ha du en hanter all.

Divall, ez eas Renea da heul an tropellad. Eun den a gilas d'he lezel da dremen dirazañ, en eur douch e gasketenn gant e zourn. Renea a anavezas ar c'halvez yaouank, a laboure gant e dad en eur stal vihan e-kichen he zi. Stoui a reas he fenn. Pelloc'h, e voe ar varaerez, a vousc'hoarzas d'ezi. Ha pelloc'h c'hoaz, ar skolaer hag e wreg, a oa o liorz stok ouz he hini. Evel-se, bez' e oa tud hegarat er bed-mañ. Peadra da glouaraat eun distera he c'halon.

Er straed avat, ec'h en em gavas en eun taol adarre estrenvanet ha digenvez. Glavi a rae atao, hag an noz a oa deut. Miz du. Bec'h he devoa o terc'hel he disglavier digor, gant an avel. An darn vuia eus an dud a oa diskennet etrezek kreiz kêr. Renea a ranke pignat : edo he zi en Dourig, war hent Sant-Mark.

Klevout a reas mouez eur bugel o redek war he lerc'h :

— Tintin Renea !

Chom a reas a-sav. He nizez Ivona, kabellig he mantell lien-koaret war he fenn, a astenne he zal daveti. Renea a soublas da bokat d'ezi, feuket ha dilaouen.

— Tintin Renea, kaset omp bet gant mamm d'az kerc'hat da zont du-mañ da goania.

N'he dije ket bet ezomm da gomz. Mat e ouie Renea perak e teue ar vugale. He niz Paol, a oa bet oc'h ober ged en tu all d'ar straed, gant aon na dremenje

e-biou hep beza gwelet, a oa deredet d'o c'haout, hag a oa bet poket d'ezañ ivez.

Petra ober ? Ar sul a-raok he doa nac'het mont d'o zi war zigarez beza siferniet. Mont a rankje en dro-mañ.

— Deomp da genta da brena kouignou, eme Renea, gant mouez unan a rank plega d'an tonkadur.

Aet e ti ar pastezour, prenet kouignou, hag ouspenn pep a damm chokola d'an daou vugel, ez ejont o-zri davit koan.

— Aet ar sifern diouzit ? eme c'hoar Renea eus ar gegin.

— Kalz gwelloc'h oun hizio, Berta. Gwall fall e oa ar sizun dremenet.

Hegaset Renea. Kenderc'hel a reas Berta da c'hoapaat :

— Evel-se e kave d'in, p'em eus klevet gant da amezegez edos aet d'ar finvskeudenndi.

— Aet out betek va zi ?

— Aet oun gant an daou vugel. Ret e oa d'imp kaout kelou ac'hanout. Nec'het oamp ganit. Abalamour da se omp aet, en desped d'ar glao. N'hon eus kavet den. Dinec'het oamp koulskoude. Rak sur ne dlejes ket beza gwall glañv evit gallout mont er-maez gant an amzer-se. Deut omp en-dro dioustu, daoust na blij ket d'in kalz lezel ar vugale er gêr, gant an trouz a reont.

Sed a voe troet gant Renea evel-hen : « Pa vez glao, e-lec'h mont da-unan-penn d'ar finvskeudenndi, ne rafes ket fall o pedi va bugale da vont ganit. »

Ne respontas netra avat, nemet goulenn kelou eus Beltram, pried Berta, hag a oa implijad en ti-hent-houarn.



— O labourat eo bet hizio. Met distrei a raio bremaik. Pa ranker kaout eur vicher, n'heller ket beza oc'h en em zidui atao.

Eur flemmadenn adarre. Intañvez e oa chomet Renea da dregont vloaz, hag e veve diwar eul leve hag eun tammig peadra deut d'ezi war-lerc'h maro he fried. Eiz vloavez a oa tremenet abaoe, hag e oa Renea, evit he c'hoarezed hag he breudeur, an itron n'he deus mann d'ober nemet « en em zidui ».

Beltram a zeuas, hag evel boaz e rankas displega d'e c'hoar-gaer teñzoriou e ouiziegez. Bez' e oa eun den en doa desket kalz traou drezañ e-unan, hag a gendalc'he da zeski, el levriou-skiant marc'had-mat hag er pennadou a gaver war c'houec'hvet pe seizvet pajenn ar c'helaouennou sizuniek. Kemer a rae e blijadur o soueza ar re all gant ar pez en doa nevez lennet, — damveizet peurliesa, ha kammveizet alies. En abardaez-se e voe ar gaoz diwar-benn Einstein hag e gavadennou, pe wir pe faos e oant. Pa 'z eo gwir e oa e c'hoar-gaer pinvidikoc'h eget tud he ziegez, douget e oa Beltram da gredi e oa desketoc'h ivez, hag e komze outi evel ouz unan hogozik ken uhel hag heñ war dachenn ar spered. Ar paour kaez Renea ne gare ket lenn, ha ne brene kelaouennou nemet da lenn an embannou-kañv hag ar « feilhennig ». Gwelloc'h ganti koulskoude klevout he breur-kaer o prezegenni, rak n'he deveze ket neuze da zigeri he genou, nemet eur wech an amzer da lavarout « A », « Gwir » pe « N'em bije ket kredet ». Pa dave Beltram, avat, Berta a save he mouez, ha n'eo ket da gomz diwar-benn Einstein hag ar steredoniez, hogen diwar-benn traou kalz tostoc'h ouz an douar-mañ.

— Ma ! eme Verta, ma ne gresk ket Ivona a-benn ar bloaz a zeu, ne vo ket bras evit ober he fask kenta.

Divinout a reas Renea eur wech c'hoaz petra a droe e spered he c'hoar. Pell 'zo he doa Berta c'hoant da c'houzout peseurt prof a vije graet d'he merc'h gant he moereb.

— Ne vo ket kalz da zispign gant he dilhad, a gendalc'he Berta. Me 'zo sur e vo unan eus ar re vihana.

Bepred e tave Renea.

— Pa soñjan, Renea, daoust ha n'eus ket, e-touez traou da bried, eur c'helc'hier hag eun treser-linennou ? Mestr-skol Paol en deus lavaret e vije ret d'ezañ prena unan a bep seurt. Met n'in ket da brena netra, ma c'hellan ober a-hend-all.

— Klask a rin, eme Renea.

Hag evel-se atao. Evit an dud-se, ar voereb ne oa mat nemet da rei, da rei dalc'hmat, da rei diehan, ha, pa ne roe ken, da veza tennet diouti kement tra a c'helled tenna, ... o c'hortoz he maro.

Deut en-dro d'ar gêr, dre ar straedou dizarempred, kailharek, goulaouet-fall, e kavas er voest stag ouz dor al liorz eul lizer. Eno e oa bet adalek ar beure, hep mar, hogen n'he doa ket taolet evez. Eul lizer digant Mari-Elena, — eun nizez all, — eus ahont, e-kichen Paris :

Va zintin,

Me a skriv d'it al lizer-mañ da rei d'it kelou eus va zad hag eus va mamm, hag ac'hanoun-me ivez. Yac'h omp holl, a drugarez Doue. Ha spi hon eus ez out yac'h ivez...

...Me a soñj ennout alies. Hag e rankan beza fur,



rak emañ an Aotrou Doue o vont da rei d'in eur breurig. Ha mamm he devo kalz arc'hant da zispign, gant ker m'emañ ar vugale bremañ. Ha tad a zo bet c'hoaz digresket e bae abaoe daou viz...

*
* *

Daoust hag eur vaouez fall e oa Renea ? Pe daoust ha skuiz e oa hepken ? Skuiz gant ar gerent-se atao o spia warni, o sellout he feadra evel o feadra d'ezo, hag o vaga gwarizi ha gourvenn outi leiz o c'halon. Klasket he doa o c'harout. Bep gwech ma veze ganet eun niz, e lavare en he soñj : « Henhont a garin moarvat ». Hag henhont a veze bep tro evel ar re all. E gwir, n'o c'hasae ket. Ar gerent eo, gant o ardou hag o c'hoantegez, o doa pellaet he c'halon diouz o bugale. Kaout ar vugale ganti, o boda en he zi, o labugale. Kaout ar vugale ganti, o boda en he zi, o labourat eürus, sed a vije bet laouen d'ober. Daou vreur ha teir c'hoar, siouaz, holl dimezet, pep a zaou pe dri bugel d'ezo, pep unan o c'houlenn ma vije roet d'e vugale kement, ha muioc'h eget da vugale ar re all. Tadou ha mammou mat, marteze : da zizec'ha ar galon, n'eus netra par d'ar garantez.

Ha setu Renea, d'an oad ma c'hoantaer ar muia tañvaat douster ar vuhez, ganti hec'h-unan war ar bed. Hag he bagad-kerent oc'h ober ged war he ziig koant, hec'h arrebeuri dereat, he yalc'hig, o pigosat tamm amañ, tamm ahont, pa na c'hellent ket plaouia pep tra en eun taol.

*
* *

Eur mintinvez miz mae e teuas Renea da welout he c'hoar Berta, eur pakad ganti dindan pleg he c'hazell.

— Degaset em eus ganin, emezi, kurunenn Ivona, d'it da lavarout d'in da soñj.

Dilhad he fask kenta a oa bet prenet da Ivona gant he moereb, hag eul levr oferenn ouspenn, hag eur chapeled.

Disc'hraet ar pakad, e voe sellet piz ouz ar gurunenn.

— Eun druez eo, eme Verta, emañ Ivona er skol. Anez em bije gwelet penaos e ray war he fenn.

Ne vern. Tennet e voe ar ouel eus an armel, lakaet ar gurunenn war ar ouel, troet-distroet a bep tu, ha kavet mat en diwez.

Renea ne oa ket mall warni mont kuit. Peurliesa ne gare ket chom re bell e ti he c'hoar. Dalea a rae ar wech-mañ.

— Berta, emezi goude eur pennad, eur c'helou am eus evidout.

Edo en he sav, damstouet he fenn, o sellout ouz he bizied o vont-dont a-hed bevenn an daol.

— Berta, emaoun o vont da zimezi.

— Da zimezi ?

— A-benn fin ar miz.

— Ha gant piou ?

— Gant Per Skouarneg.

— Piou eo hennez ?

Rogentez Berta a lakaas kalon e Renea. Sevel a reas he daoulagad, ha sellout eeun e daoulagad he c'hoar.

— Eun amezeg d'in, emezi. Kalvez eo diouz e vicher. Yaouankoc'h eo egedoun. Seiz vloaz war-nugent en deus.

Eun herradig c'hoaz e chomas an diou c'hoar hep ranna ger.



— N'ec'h eus ket mez ? eme Verta.

Hag e krizas he fri, den ne oar pe da virout a zirolla da c'hoarzin, pe da virout a zirolla da leñva.

— Kenavo ! eme Renea, ken sioul ha ma c'hellas. Ne reas, avat, nemet krena en eur zistrei d'ar gêr.

*
* *

Pez a oa c'hoarvezet a zo manet eur c'hevrin etre Renea hag ar paotr. Lavarout a reer, — ha kredi a rafen ez eo gwir, — ez eo hi he doa skrivet d'ezañ eul lizer : da heul al lizer-se, e vijent en em glevet. Petra koulskoude ne voe ket lavaret gant he breudeur hag he c'hoarezed, a-gleiz hag a-zehou, ha zoken dirak ar vugale ? Largentez ha madelez ar voereb a voe ankovnac'haet buan. An nized a selle outi, dichek, hep saludi, pa gejent ganti war ar straed. Ne gav ket d'in e reas Renea kalz a van. Keit ha ma padas hec'h eürusted, da vihana. Met diwar-benn se, ne c'hellfen lavarout netra.

# Ar Weladenn

Adela a lakaas dour da virvi war ar fornez, rak ar vugale a vije o tont hep dale eus ar skol. Neuze e chomas azezet, o prederia. Evit ar wech kenta hizio, e c'helle soñjal eun tammig diwar he fenn. Abaoe ar mintin abred e oa bet o labourat, hag e oa bremañ tost peder eur goude kreisteiz.

Edo azezet war eur gador goz, etre ar fornez hag ar prenestr. Bez' e oa er gambr eun daol, eun armel, eur gomodenn. Bez' e oa ivez he gwele ha gwele ar vugale. Kement-se ne oa ket brao, ha ne oa ket naet-tre.

Sellout a reas ouz he botou nevez, a oa chomet dindan ar gwele. Dleet he dije o c'hoara hag o lakaat endro er voest. Perak n'he doa ket graet ? Amzer he dije kavet a-raok kreisteiz. Gouzout a rae mat edont aze. Ar wirionez : Adela he doa bet aon da ziskar he huñvre.

Rak ar botou-se poultrennek-holl, a zegase soñj d'ezi eus baleadenn an derc'hent. Tomm e oa an deiz, ha ne ouie ket petra ober gant ar vugale, na ganti hec'h-unan kennebeut. Ar sul e oa. Diskuiza a ranke. Ha ne gave ket kalon da labourat. War-dro div eur hanter e oant aet kuit o-fevar, a-hed ar riblennou-straed, goustadik, ha neuze war ar maez, a-hed ribl an hent, tost d'ar c'hleuziou, da gaout eun tammig skeud. Gant aon ivez rak ar c'hirri-tan.



Eun hir a valeadenn. Brevus. Ouspenn eur wech he doa bet keuz. Gwell e vije bet chom er gêr. Ar vugale a stleje o zreid. Dre-holl e oa bagadou paotred ha plac'hed yaouank, kazel-ha-kazel, hag a rae d'ezi soñjal e oa aet kuit he yaouankiz. Eun intañvez, eur vamm. Nikun ne daole eur sell outi.

Klasket he doa selaou ar vugale, kaozeal ha c'hoari ganto. Hogen tabut a oa savet raktal. O bizied lous a lakajont war he broz kotoñs nevez-flamm. Hag e rankas o skandalat ha kerzout pounner evel a-raok. Bugale rust, amjestr, dizeven. Ne garent ket anezi. Kaer he doa ober, ne oa ket evit o c'harout.

Neuze eo e kejas gant an den yaouank. Abaoe tri miz n'o doa ket en em welet. N'en doa ket ankounamiz n'o doa ket en em welet. N'en doa ket ankounac'haet, koulskoude. Atao ken c'houek ha seven ha diagent. E dog en e zourn. Adela a verzas adarre pegen aketus e oa broustet e vleo melen, pegen gwenn e oa e c'houzougenn, skoulmet-mat e gravatenn, kemenet-mat e borpant. Ne oa ket kaer. Hag e oa eur skleur espar en e zaoulagad glas-disliv. Hogen pevar bloaz war-nugent en doa, a lavare. Seiz vloaz nebeutoc'h egeti. Hag e oa desavet-dispar, ha desket, hag e komze e-giz eun aotrou.

Dont a reas, starda he dourn, ha dourn ar vugale ivez. Mignon bras e oa ganto. A-wechou e ruzie Adela o soñjal e oa evel o breur hena.

Lavaret en doa d'ezi edo o chom gant e vamm en eur maner, ha n'en doa micher ebet. Hogen barrek e oa, emezañ, da labourat. Keneiled pinvidik ha galloudus o dije kavet eur vicher d'ezañ, kerkent ha m'en dije goulennet, ma rankje kuitaat ti e vamm. Beajet en doa kalz. Bet e oa er skoliou uhel. E-pad eur pennad e oa bet en eun ti bras, gant eur bagad

mevelien da ober war e dro. Hag e ouie c'hoari ar violoñs.

Adela a selaouas pell amzer. Edont o-daou azezet ouz eun daolig e liorz eun davarn, oc'h eva bier ha limonadez, tra ma c'hoarie ar vugale gant eur vrañsigell.

Biskoaz ne oa bet ken tost d'eun den ken sioul ha dereat. He c'henta pried a oa bet eur micherour, na mat na fall, boutin-tre. He c'henta pried ? En eur soñjal evel-se, e vousc'hoarze Adela evel eur plac'hig vihan.

Trouz a glevas, o tont eus ar straed. O sevel gouel ar prenestr, e welas eur c'harr hag eur marc'h o chom a-sav dirak an ti. E-barz ar c'harr e oa azezet eun itron goz. Ar blenier, sanket gantañ e skourjez en toull e-kichen e azezenn, a ziskennas da zigeri an nor d'e vestrez. Houmañ a savas, ha gant kalz a boan e teuas er-maez. Sellout a reas d'an nec'h, evit lenn an niverenn merket a-zioc'h dor an ti. Neuze e treuzas ar riblenn-straed.

Adela a oa savet diwar he c'hador. Aet e oa betek an nor o tigeri war ar pondalez. Klevout a rae unan bennak o finval en traoñ, eur vaz o skei war an diri, kammedou gorrek, evel unan o tastournat er skalierou teñval. Tostaat a reas an trouz, betek dont war ar pondalez. Eur paouez a voe neuze. Ha neuze eun taol war an nor.

Adela a yeas dirak ar melezour a-us d'ar siminal d'ober eur c'hempenn d'he bleo. Lemel a reas he zavañjer, he doa douget abaoe ar beure, hag he c'huzas buan en armel-voger e-tal ar fornez.

Neuze e tigoras an nor.

Edo an itron goz dirazi. Gwenn-holl he bleo, gwis-



ket e satin du, eur pikol spilhenn-alc'houez olifant kizellet stag e-kreiz he bruched. Harpet e oa war eur vaz he dournell arc'hant. Ken heñvel oa he dremm ouz hini he mab, ma n'helled ket arvari piou oa.

— An itron Stefan ?

Sklaer oa he mouez, heñvel ouz mouez he mab ivez. Mistroc'h marteze. Meurdezusoc'h.

— Azeza a c'hellan ? emezi.

Divarc'het Adela. N'he doa ket soñjet kinnig eur gador. En em zigarezi a reas. Ha neuze e chomas, abaf, hep gouzout petra ober.

An itron goz a chomas ivez dilavar eur pennadig. Faezet, goude pignat ken uhel. Hag hi azezet aze, war eur gador-vrec'h koz, e tegase da soñj da Adela eur skeudenn he doa gwelet pa oa plac'hig : eur varkizez poultrennet he bleo hag eun denjentil daoulinet dirazi. He sell avat a gejas gant sell Adela. Hag e oa sell eur wrac'h paour, sioul, kabac'h ha madelezus.

— Deut oun amañ, itron, emezi, n'eo ket evit va flijadur. Trubuilhus eo va c'hefridi. Ha va selaou a rafec'h ?

Adela a azezas e-tal ar gwele.

Hir e voe danevell an itron goz. Goustad e komze, fraez a-wechou, a-wechou all ken izel ma c'helled a-boan he c'hlevout. Eun danevell iskis. Displega a rae istor he mab, Adela o selaou, luziet ha strafuilhet da genta, neuze, nebeut-ha-nebeut, o kompren, ha spouronet en diwez. Difrom, hogozik difinv, e vane dremm an danevellerez. Na keuz na kounnar. Eun tammig enkrez hepken.

A-viskoaz, emezi, e oa bet klañvidik ar bugel. Kollet en doa e dad abred. D'e seiz vloaz e oa kouezet

diwar gein e varc'hig, aet e benn da skei kalet ouz eur maen. Neuze e oa aet e droug-sant alies. E gaset he doa da veur a lec'h, gwelet meur a vedisin, ha ne baree ket. War wasaat e oa aet ar c'hleñved, war wanaat spered ar bugel kaez, ken n'he doa ranket e lakaat en eun ti-diskianted e-pad daou vloaz. Neuze e oa deut er-maez. Lavaret e oa bet d'ezi e c'hellje e virout ganti keit ha na rae droug da zen.

— Komz a ra, eme ar vamm, evel unan en e skiantvat e-pad deveziou, sizunveziou lerc'h-ouz-lerc'h. Ret eo beza gantañ hir amzer a-wechou a-raok meiza ez eo klañv. Deut oun da ziskulia d'eoc'h ar wirionez. Va dlead, a gave d'in, e oa. Kompren a reot moarvat.

Adela ne gavas hogozik netra da respont. Lorc'hus e oa : gloazet e oa he lorc'h. Speredek e oa : c'hoarzet he dije goap d'ezi hec'h-unan war-bouez nebeut.

Edo ar vaz o skei hag ar vroz satin o sarac'ha war an diri adarre.

Chomet e oa Adela e-kreiz ar gambr, hanter c'hoant d'ezi da faouta he fenn ouz ar voger.

Neuze a reas eur sell ouz ar horolaj : tost pemp eur ; diwezat oa ar vugale, bet o c'hoari gant o c'hamaladed goude skol evel boaz.

Lakaat a reas ar bolennou hag ar bara war an daol, rak o c'hlevout a rae o tont.



# Tad-Koz

Pa vez ganet eur vaouez da c'hourc'hemenn, gourc'hemenn a ra, pe vervel. Dibab a ra da bried eun denig habask, sentus, peoc'hgar, a vefe gwell gantañ labourat eus ar mintin betek an noz eget gouzañv eur ger a gounnar pe a rebech. Evel-se gant an itron Kernegen. E-pad ouspenn ugent vloaz ma oa bet dimezet, he doa douget ar bragou. Ne vern petra oa c'hoarvezet, hi he doa bet atao en ti he lavar hag he dislavar.

Ma c'heller dibab eur pried, avat, ne c'heller ket dibab eur bugel. Mab an itron Kernegen a oa bet heñvel ouz e dad betek e ugent vloaz, en amzer ma oa aet da soudard. Neuze e fellas d'ezañ dimezi. Ar vamm a lavaras nann, evel just, pa 'z eo gwir ne oa ket ganti e oa bet dibabet ar verc'h-kaer. Ar mab a chomas aheurtet. Eun dra bennak ennañ o tenna d'e vamm, moarvat. Dimezi a reas. Diwar an deiz-se ne voe mui lezet da lakaat e droad en ti, na zoken da skriva d'e gerent. Hogen diwar an deiz-se ivez e voe torret ar winterell dir a oa e-kreiz an itron Kernegen e-lec'h eur galon. Mervel a reas damc'houde.

Piou a voe souezet nemet an aotrou Kernegen, oc'h en em gavout hep e wreg. A-viskoaz en doa kredet, hag hi he doa kredet ivez, e vije-hi chomet intañvez war e lerc'h. Bremañ e oa e-unan-penn. Fachet gant e vab, n'eus ket ezomm da lavarout. A-raok mervel, ha goude ma voe aet ar beleg diouti, he doa

e wreg galvet anezañ, ha graet d'ezañ toui na bardonje d'e vab biken. Arabat da hennez dont d'an interamant. Arabat da hennez kaout netra eus ar pez a oa en ti. Ne oa ket a-walc'h d'an itron Kernegen kas he droukrañs ganti d'ar bed all. Mennout a rae ivez he lakaat da venel er bed-mañ.

Ken boazet e oa bet an den kaez da blega ma ne gredas ket disenti ouz he fried. Hag hi aet d'ober he reuz e bro an anaon, ne oa ket evit kredi e oa aet kuit evit mat. Edo he foltred aze, stag ouz ar voger, hogozik ken beo ha ken spontus hag ar vaouez e kig hag eskern. An holl draou a oa aze, renket evel ma plije d'ezi lakaat he fried d'o renka. Hag an avel er siminal, pe an dour er gorzenn-bloum, pe an doriou o storloka a rae trouziou evel he mouez.

Ar c'hoziad ne oa ket evelato evit ankounac'haat e vab. Soñjal a rae ennañ alies. N'eo ket re lavarout e soñje ennañ noz ha deiz. Ne oa mui soudard bremañ. Aet e oa da loja e-kichen Paris gant e wreg. Skriva a rae eur wech an amzer d'eur c'heneil chomet er vro. Iskis penaos e kave an den koz digareziou da vont da welout ar c'heneil-se, d'en em gavout war e hent, d'e bedi da zont da eva gantañ eur banne, netra nemet evit ar blijadur da gaout kelou eus e vab, da gaozeal diwar e benn. Peurliesa ne ouie ar c'heneil netra nevez. Eur paotr mat anezañ : merzout a rae nec'hamant an tad. Hegarat hag habask e oa gantañ, zoken pa rae d'ezañ ar c'hoziad koll e amzer gant e zanevellou hag e sorc'hennou bepred heñvel. Kredi a rafen e skrivas d'ar mab da gonta d'ezañ kementse.

Tridal a reas kalon an intañv pe glevas he doa bet



e verc'h-kaer eur plac'hig. Ha gouzañv a reas war eun dro o soñjal ne vije ket evit he gwelout. A-viskoaz en doa karet ar vugale. Keuz a oa bet d'ezañ atao beza bet eur bugel hepken. Na chomet e vije a galon vat e-pad eurveziou azezet e-kichen ar c'havell, o sellout ouz an daouarn bihan, amparfal ha peurglok koulskoude, serret-start, pe digoret, o tañsal war al liñsel. En dra-se ec e prederie ar muia e-kreiz an noz, pa vane digousk pell amzer, etre peder moger ar gambrig, didrouz evel ma vije aet ar bed-holl dioutañ. Ha pa gouske eur pennad da zihuna trumm raktal, e oa alies diouz eun huñvre, ma weled enni bugale o redek diarc'hen war an aod, o vouara a-hed ar c'hleuziou, o korolli dindan ar gwez, pe neuze bugale varo, kaset gant red an dour betek aber eur stêr ledan, ha maouezed e dilhad kañv o wea o divrec'h war ar glannou. E wreg, siouaz, a zeue ivez en huñvreou-se, e-giz eur vran ramzel o tua pep tra gant he skeud, e-giz eul logodenn-dall o c'hrounna ar bed e plegou hec'h eskell teñval.

Hag ez ae an amzer e-biou, goustadik, eurveziou an noz, eurveziou an deiz, sizunveziou, mizveziou, bloaveziou. Ar mab en doa bet eur bugel all, eur paotr. Kemm ebet, a-hend-all. Nemet bemdez e kosae eun tammig an tad-koz, evitañ da chom yac'h ha mibin bepred.

Bemdez ivez, nebeut-ha-nebeut, ez ae eñvor e wreg war wanaat. N'eus tra ebet, ne vern pegen kreñv ha padus e vefe, na vez ket a-benn ar fin trec'het gant an amzer. Ar poltred, stag a-us d'ar gwele, a oa aet melen ha disliv, piket ha dluzet ha brizellet gant ar c'helien, ar boultrenn hag ar glebor, ken divalo, ma teuas e penn ar c'hoziad eun deiz e vije gwell e zevi.

Diframmet ar poltred diouz ar stern, lakaet da rosta er siminal, dieubet ar pried diouz eul levezon gevrinus. Alanat a reas gwelloc'h en e gambrig.

*
* *

Neb en deus bet ar galon da zistruja skeudenn eur wreg ken doujet en deus ar galon da seveni kuriou all, fur pe difur. Miz goude, an denig koz a savas abred e teñvalijenn eur beurevez miz du, hep ranna ger da nikun, da gemer an treñ da Baris. Souezet e voe e-unan, p'en em gavas e Montparnasse, ken pell diouz ar gêr, e valizennig en e zourn. Ar wech diweza ma oa bet eno, e oa yaouank, o tont eus Toulon, e sac'h martolod war e skoaz. Trei-distrei a reas. Goulenn a reas, lentik ha seven, e hent. War-dro an abardaez e tizas al lec'h ma felle d'ezañ mont.

Baliou hir goulaouet fall, hag ar glao o koueza dibaouez. Tiez ken uhel ma weler prenester anezo o skedi evel en oabl, ha neuze eun toull en o c'hichen, kuzet gant tammou plank, skritellou peget warno, darn eus o faper roget, a-istribilh, pe ledet, saotret gant treid an dremenerien, war ar riblenn. Gwerennou latarek eun davarn, ha pelloc'h digor sklerijennet eur finvskeudenndi bihan. E-kreiz an hent, kirri-tan o redek dibaouez, ar glao o lugerni dirak o leterniou melen. Tristidigez ar fabourziou da serr-noz, pa vez ar vuhez treut ha dister, eun druez.

Edo ar c'hoziad o vont-dont dirak dor-dal ar c'harrdi ma oa e vab o labourat ennañ. Re aonik da vont e-barz. Kaer en doa sellout, ne wele den o finval e-touez ar renkadou kirri-tan. Den ebet nemet eur



plac'h en eun tammig bureo, dindan eur gleuzeurig, stouet he fenn.

Da c'houec'h eur rik e tarzas eur c'houitelladenn, ha setu micherourien o tont a bep korn. Kila a reas ar c'hoziad, maro e galon, ha sellout ouz dremm pep unan dre ma teue er-maez.

Merzout a reas e vab, an eil oc'h anavezout egile en eun taol. Mousc'hoarzin a rejont o-daou, ha chom souezet.

— E oan o tremen dre Baris, eme an tad, ha deut oun betek amañ.

*
* *

Eun den doaniet, evit gwir, a gemere antronoz diouz an abardaez an treñ da zistrei da Vreiz. E vab a oa deut gantañ d'e ambroug betek an ti-hent-houarn. Nag hegarat, na karantezus e oa bet ar mab-se evitañ. Goulennet en doa digant perc'henn ar c'harrdi an devez da vont da ziskouez Paris d'e dad. Ha komzet o doa o-daou evel keneiled vat.

Siouaz ! An tad en doa gwelet, ha komprenet. Ar wirionez a oa bet gant e wreg, neuze. E verc'h-kaer : eun tamm Parizianez rok, digalon, dizeven. A-boan ma n'he doa ket e gaset kuit eus an ti. Hag e vab hep kredi sevel e vouez e-keit se, mantret, o plega, o plega, evel m'en doa pleget, heñ ivez. Hogen kant gwech gwasoc'h e oa. E wreg-heñ, da vikant hana, a oa bet eur vaouez dereat... E-lec'h houmañ... ! Hag ar vugale, daou lakepodig, ken dichek hag o mamm, galleg kostez Paris leiz o genou, seurt galleg ha na gomprener ket e Breiz.

Ha ne felle ket d'an tad-koz, e kornig ar c'harr-hent-houarn, serri e zaoulagad, gant aon da welout

ar re-se o spurmanta war skramm e valvennou kloz. Buket oa e sell war dremmou dizeblant an dud en e gichen, pe war ar gwerennou roudennet a c'hlao o taskrena dibaouez.



# An Toueller

Da zek eur e oa pounner ar wrez war dachenn vras Porstrein, e tu ar sav-heol, el lec'h ma kresk ar geoteier etre ar roudennou hent-houarn hag ar vein, el lec'h ma 'z eus lochennou koad damzismantret, ha foziou bihan en douar o tiskouez roudou lochennou all aet da get, e-kichen al lenn-aoza ramzel n'eus enni morse lestr ebet, an dachenn-se ken doanius ha divalo gant strivadennou aner mab-den. Ujen a gerze drezi, izel e benn. Eur paotr pevar bloaz war-nugent, gwisket e lien glas, spadrilhennou gwenn en e dreid, sanket e gasketenn war e dal. Diouz e welout o vale, e zaouarn en e c'hodellou, a-hed eur roudenn houarn, prim ha skañv, hep streboti tro ebet ouz ar vein en daou du, e verzed raktal e oa martolod war al listri-kenwerz. N'eus nikun nemeto a oar kerzout evel-se.

Ujen a oa du e zremm hag izel e benn. Abaoe eur pennad e oa dilabour. Eus an dra-se koulskoude ne rae forz. Ouspenn eur wech e oa chomet o vervel gant an naon war gaeou an Haor-Nevez, Bourdel, Oran, ha zoken Shanghai ha San Francisco. Eun dra all eo a lakae strafuilh ha nec'hamant en e greiz : e oa o vont da zimezi.

Lezel ti e dad da drizek vloaz da vont da redek mor. Hag abaoe beza dieub, nemet e-pad tri bloavez spontus tremenet er verdeadurez-vrezel. Ha bremañ, a-vec'h torret ar chadenn-se, mont da gemer eur chadenn all, ha beza eun den dimezet, eur penn-tiegez,

ha me 'oar. Ne oa ket Ujen evit kompren penaos e oa bet paket gant ar plac'h-se, betek plega en diwez d'he goulenn.

Kalet e oa Ujen ouz ar boan. War e vicher vekanisian e oa dispar. Penn fall avat, divarrek da zougen reol pe gabestr. E vistri a lavare e oa ret d'eoc'h gortoz pell kent gouzout penaos dont a-benn anezañ. Ne oa ket gwir. Ne oa nikun evit dont a-benn anezañ, nag heñ e-unan zoken. E oa Ujen eus ar rummad-se a zo ganet da venel distag diouz an douar hag an dud : hep kerent, hep keneiled, hep bro, hep kredenn, hep speredelez, hep vertuziou kaer, hep techou fall. Netra d'ezo nemet ar c'hoant da gantren dindan an oabl, o virout atao divoulc'h ha kevrinus en o c'hreiz an elfenn-vuhez a vez skignet ha foranet gant ar re all. An dud an denela marteze, peogwir e tiwallont o denelez. Tud eeun, koulskoude, hep netra enno eus an diaouled nag eus ar sent. Ha boutin-meurbet, panevet o gouezoni. Ujen a rae mat e labour ; ne gare nag eva na ribodal ; ne veze morse na re laouen na re zoaniet, nemet gant eun draig hepken : pa ranke mont hep butun.

Abaoe daou viz, evelato, ma edo e Brest, kejet en doa gant ar plac'h Antoneta. Plac'hed a-walc'h en doa anavezet, e porziou ar bed : re dreut, re lart, re velen ha re zu. Bremañ avat e oa Antoneta, fererez vihan Porstrein.

Ranket en doa Ujen kuitaat e lestr en dro-mañ, hag heñ gloazet, losket e vrec'h gant eur varrenn houarn. E-pad daou-ugent devez, e oa bet o veva war gont e gompagnunez, yac'h a-walc'h da vale ha re dizet evelato da veza aotreet da vont war vor. N'en doa bet mann da ober eta, nemet bale a-hed kaeou



ar porz eus ar Yec'hed betek ar Gaz, e-unan-penn peurliesa, a-wechou gant kamaladed, o sellout ouz al listri hag o kavout hir e amzer. Toulla kaoz en doa graet eun deiz ouz Antoneta hag he c'hoar, a oa o-diou o feri eus ar mintin betek an noz en eun tamdiou o feri eus ar mintin betek an noz en eun tammig toull teñval e penn pella Porstrein. Koantik e oa Ujen ha koantik e oa Antoneta. Yaouank o-daou. Plijus e kavjont beza a-gevret. Ha setu penaos e krogas an abadenn.

Marteze e oa ar c'hloaz en e vrec'h a lakae Ujen da veza tener. Doare-spered hag oberou eun den a zo stag ouz nebeut a dra. Marteze ivez e kave aes kaout eul lec'h da ziskuiza, goude kerzout pell. Kustum e teuas da azeza e toull an nor, tra ma wele e-barz en deñvalijenn an daol hir, warni eul lien stuilhet, ha dourn Antoneta o vont-dont gant an houarn pounner war eun tamm dilhad kann, he fennad-bleo du ha stank o koueza a bep tu d'he gouzoug gwennmoan. Ar c'houez, a rae poan-benn d'ezañ da genta, hag heñ boazet koulskoude ouz tommder al lestr, a c'hellas gouzañv tamm-ha-tamm. Ha gant eun dra hag egile, e oa bet meneg a zimezi.

Warc'hoaz e oa an eured. Graet an embannou, deut ar c'houlz. Abaoe ugent devez, pareet e c'houli, ha bepred hep labour, e oa bet Ujen o veva diwar goust an diou c'hoar. Arabat e vije d'ezañ, eme Antoneta, mont dioustu da verdei, dreist-holl pa ne veze ket kavet a lec'h war al listri. Anaout a rae-hi eun den el labouradeg-tredan, hag en doa prometet komz d'ar rener evito. Ne oa ket Ujen evit kuzat e oa diaes e benn.

— Perak, eme Antoneta, en em chala ?

— N'em eus ket arc'hant da brena eur walenn d'it.

— Petra 'ra se ? Dalc'het em eus hini va zad hag hini va mamm. Ganto e raimp da c'hortoz, ken na c'helli prena d'in unan gaeroc'h.

•
• •

Ujen a gerze eta dindan an heol-hañv, hep santout netra nemet pouez e enkrez. A-dreuz d'an dachenn dilezet, a-hed ar berniou glaou, a-hed an tiez. O vont e oa da gerc'hat e valizenn a oa chomet en eun davarn abaoe an deiz ma oa deut. Er pempvet lennborz, o sevel e benn, en doa spurmantet eul lestr bras, nevez degouezet, ha merzet pounneroc'h c'hoaz en e galon c'houervoni an hiraez. Edo o tostaat ouz an davarn, pa glevas unan bennak o hopal :

— Ujen ! Ujen !

Eur c'hamalad oa, o redek war e lerc'h, dialanet :

— Ujen ! Ouz da glask oun bet abaoe eun eur. Kerz buan d'al lestr a zo aze. Ar mestr mekanisian en deus ezomm eus eun den.

•
• •

Antoneta a zimezas nebeut goude gant eur c'henderv-kompez d'ezi, a oa bet ouz he c'harout abaoe ma oant bihan. Ret-mat d'ezi, paour kaez plac'h. Diwezatoc'h, dreist-holl pa veze eur voutailhad rom war an daol, e konte a-wechou da vignonezed he c'halon, deut da eva eur banne kafe en ti, penaos he fried ne gare ket he mab hena, — mab Ujen, — ha penaos he oa bet-hi touellet gant eur gwaz en he yaouankiz.



# An Ti Gwasoc'h eget Goullo

Da ziwez ebrel e voent dimezet. Eur mare mat da zimezi. Reun ar Gwaster hag Anna Penrun. Kleier ar barrez a lakaas strafuilh e meur a galon. Eur c'haer a baotr e oa Reun, kreñv evel eur marc'h hag ampart war bep seurt micher. Eun tamm merc'hetaer, avat, ha plac'hed ar c'hornad ne bardonont ket. Eur gaer a blac'h e oa Anna, a ouie gwriat ha kegina ha derc'hel eun ti. Eun tamm douget d'an ebatou, avat, hag entanet he doa kalon meur a vab ha meur a intañv. Ne oant ket pinvidik. Eun tammig peadra o doa koulskoude, ha muioc'h da gaout.

Graet ar gourc'hemennou d'ezo. M'en dije lavaret ar genou gwirionez ar galon, malloziou a vije bet, puilh ha paot.

•
• •

Hag ez ejont da chom en eun ti nevez, brao-flamm, gant arrebeuri nevez-flamm, eul liorzig kempenn araok, eun dachennad douar mat a-dreñv. An ti a selle ouz ar mor. Pesketaer e oa Reun. Perc'henn e vag.

O-daou ec'h en em garent. O-daou ec'h en em « renkjont ». Ne voe mui gwelet Reun war ar porz nemet da vare al labour. Ne lakaas mui nemeur e droad war dreuzou an tavarniou. Ne zistroas ken e

benn da sellout ouz ar merc'hed pa dremenent brec'h-ouz-brec'h a-hed ar c'hae. Ne evas ken.

Evit Anna, menel a reas en he zi.

* * *

Kastiz an Aotrou Doue a zeuas buan. Ganet e voe d'ezo eur verc'h, bloaz goude an eured, deiz evit deiz. Laouenidigez vras e kalon an daou bried yaouank.

A-benn eur pennad, laouenedigez vras er vourc'h. Daoust ma oa trist ar muzellou o konta ar c'heleier :

— Merc'h Reun hag Anna ne vo nemet eun inosantez. Ne glask ket komz. Ne ra van ouz netra. Gwelet hoc'h eus he daoulagad ?

* * *

Anna, azezet en he liorzig, a luskelle he merc'hodennig.

An daoulagad du a selle, bras-digor, ouz an oabl. Anna a lakae he dremm war hent ar sell, etre an oabl hag an daoulagad. Ne finve ket ar sell. Neuze, lakaat he biz en dournig damserr, hag ober allazig er palvig kuilh. Hogen ne serre ket ar bizied bihan war biz ar vamm. Pa frome ar bugel, e oa hep abeg, evel pa vije bet spontet gant traou dianav.

Anna a vouskane neuze kanaouennou dibaouez, hag he dije karet koll he skiant da veza tostoc'h ouz kalon he c'hrouadurig.

* * *

A-benn bloaz e voe ganet eur mab.



Ar wech-mañ ne voe er vourc'h nemet truez. Re a drubuilh a laz an droukc'hoant hag a voug ar warizi.

Ar mab a vije inosant evel e c'hoar.

* * *

Reun hag Anna a baouezas a c'henel.

* * *

Hag e kendalc'hjont da labourat.

* * *

D'e seitek vloaz e krogas ar paotr en eur strep, hag e redas war-lerc'h ar vatez. Antronoz ez eas e dad d'e ambroug da Gemper. C'houec'h miz goude ez eas an tad hag ar vamm da gas o merc'h da Vontroulez.

* * *

Reun a varvas trumm eun deiz war ribl an hent, etre e vag hag e di. Gwan e oa pell 'zo e galon, daoust na eve ket ha na vutune ket nemeur. Ne voe ket unan er barrez en deiz-se ha na voe ket glac'haret.

* * *

Anna, chomet intañvez, a vanas o ren an ti, savet a-raok ar mitizien, kousket war lerc'h an hini diweza. D'an neb a zo goullo e vuhez, petra a chom nemet beza kadarn ha labourat ?

Mervel a reas d'he zri-ugent vloaz, gwenn he bleo, goude beza gwelet an daou inosant o vervel. Ar c'hendery a oa hêr d'he madou a lakaas ober d'ezi eun douaridigez vras, peogwir e oa bet mat evitañ, ha peogwir e oa pinvidik-mor.

# Gwarizi

Edont o-zri o tont en-dro, hag an abardaez o koueza. Dioustu m'en em gavjont eun tammig er-maez eus an engroez, e kerzas Erwan en tu kleiz da Vonika, rak Herri a gerze en tu dehou, abaoe m'o doa douaret.

War al lestr, e oa chomet Herri azezet tost d'ezi, hag Erwan en doa ranket chom en e sav, oc'h ober van da sellout ouz ar mor, o sellout outo, ...outi.

Abaoe ma oant pignet er c'harr-hent-houarn e Kraon, n'o doa rannet ger rebet. Nemet Erwan, prenet gantañ ar bilhedou, en doa astennet da bep unan e vilhed. Herri a lakaas e hini e godell e chupenn, ha Monika he hini en he sac'h-dourn nevez-flamm, ha serret he doa buan ar c'hloched lugernus ... krik !... Evit Erwan, miret en doa an holl amzer e vilhed en e zourn damserr, ma oa aet blot gant ar c'houez.

Kemend-all war al lestr. Nemet Herri, en dro-mañ, en doa prenet ar bilhedou. Keroc'h int eget ar bilhedou hent-houarn. Ha gloazet e oa bet Erwan betek e doun e ene.

Sul d'abardaez war gêr, ha gwrez miz eost war baveziou digompez ar porz-kenwerz. Skedou an heol diweza e roufennou ledan an dour lufr druz lezirek.

Ha ne voe lavaret netra kennebeut goude. O treuzi ar roudennou e kerzas an daou-se a-gevret adarre. Ha setu ma lavaras Herri eun dra bennak e pleg he skouarn. Hag int o-daou da vousc'hoarzin.



An Herri-se, gant e zremm ruz, e gasketenn garrezennet a-dreuz, e guchennadou-bleo war e zivoc'h, e vragou voulouz...

Gwir eo, paour kaez Monika, n'out ket gwisket kalz bravoc'h. Da votou ler moan kammet ar seul anezo, da loerou melen didoullet gant neud sklaeroc'h a-us d'az ufern, da vroz teuc'h, da dog nevez marc'had-mat, ac'h eus kempennet da-unan, ha da sac'hig ler nevez, re lufr e-kichen da zilhad. Hogen, Monika out ivez.

Pignet ganto an diri, e pignont adarre e traoñ ar Vali, ha neuze el « liorzou du », a-hed ar c'hastell. Bremañ e fell da Erwan kaozeal ganti. Kalz tud a zo azezet war ar bankou, ha bugale o krial o steki ouz o divesker.

Porz-brezel. Martoloded. Ar pont bras skeudennet e dour ar stêr. Archerien war ar pont bihan. Ahont Rekourañs teñval o virvi dindan an oabl aour.

Nebeut amzer a dremenas, ha sed-i e-tal Dor Gonk, straed an Nor islonket dindano.

Eun tammig en tu all da arzao an tramgirri e kimiadjont...

O pignat gant krec'h ar Peder Milin e troas Erwan e benn d'o gwelout. N'o gwelas ket.

Ne oa nemet seitek vloaz, ha Monika triouec'h, hag Herri c'houec'h-war-nugent. Hogen disliv oa e zremm, dilhad kempenn a oa gantañ, botou mat eun tammig uzet hepken ar seuliou anezo, hag eun tog nevez ivez en doa prenet daou-ugent lur er straed Siam en derc'hent... ha desket e oa ivez... ha seven... ha d'ezañ neuz eun denjentil... ha dereat... e-lec'h Herri...

# Erc'h

Erc'h war straedou Rekourañs, erc'h war mogeriou kêr, war bep skourr ha war bep geotenn, ha pelloc'h war gompezenn Kerango war an tiez bihan, ha pelloc'h dindan, war Laninon, war ar savaduriou hir ha kelc'hiek, war ar c'harrdiou bras. Erc'h war ar saoioumaen, war al listri-brezel, war an torgennou en tu all d'ar vorlenn. Gwenn ar mor ha louet an oabl. Yen an avel, ha klouar an aer daoust da se, gant klouarder kuñv ha kuz an nevez-hañv o tostaat, o tont goustadik, divall, evel an traou a rank beza, hag a oar gortoz, habask, o amzer.

Klouarder an nevez-hañv a leunie kalon Erwanig. An erc'h, avat, ar souberc'h yudas, a leunie e votou, hag an avel a oa he c'hrabanou skourn war e vruched, war e groazlez, war e zivorzed hag e zivesker, o treuzi e jiletenn hag e vragou moan, evel ma treuz ar goulou eur werenn. Ar peoc'h a oa gantañ tra ma kerze dre ar maeziou peoc'hleun. Hag evitañ da santout, bep kammed ma rae, doun en e gig, flemm ar c'hleñved brein, didrabas-kaer e oa. E oa an nevezhañv o tostaat.

En eur vont gant an hent a-hed an aod, e troe ar menoz-se en e spered, — moarvat da bellaat ar menoziou all, menoziou an amzer goz. Echu e oa bremañ. Bremaik e vije echu gwelloc'h. Echu ar c'hloaz,



ar glac'har, ar vez, echu ar gevier hag an trubuilh.

An oabl a oa stignet a-us d'e benn evel eur pallenn louet, pe evel gouel ramzel eul lestr o vont da zizouara. Lestr ramzel, beajou kaer, etrezek broiou gwrezus, ha sioul, bevennet gant ar mor glas. Hag an avel-se ivez, an avel but, a oa mat, o stigna hag o c'houeza gouel an oabl, betek ma vije ret d'ezañ loc'ha, ha pellaat.

— D'an eur-mañ, a soñje Erwanig, e ouzont oun aet kuit, ha ne ouzont ket da belec'h.

Ar re-se, e genseurted, ar re a laboure gantañ el labouradeg en arsanailh, ar re-se a oa kablus. Paneveto, e vije hizio sart ha drant, ganto evel boaz, stouet war e eskemmer, ha da bemp eur, pa vije sonet ar c'hloc'h, e vije aet laouen davet e vamm. Echu e oa. C'hoarvezet e oa kement-se. Ahont e oa lestr an oabl, dare da loc'ha.

Malzennou erc'h a ziskenne goustadik, gwech ha gwech, malzennou dister, distank ha tano evel poultrenn. Ne oa nemeto beo ha finvus en trowardroiouse, ec'hon ha digenvez, etre an oabl, ar mor hag an tiriou gwenn-kann. Kêr a oa pell bremañ. Ardamez anezi ken, nemet a vare da vare, boud eur vag, damvouget gant an avel. Pa dave ar boud, e oa evel eul liamm diweza etrezañ hag e vuhez gwechall o terri en e galon.

Eur paotrig seitek vloaz. Hag e komzer a garantez ! Ar flemm a oa en e gig, hag e oa re ziwezat. Koulskoude ez eus medisined. Koulskoude e c'hoarvez an dra-se gant milionou a dud war an douar. Milionou a dud, tud yaouank, tud koz, tud kaer ha tud divalo, krignet gant kleñvedou euzus, hag o vont

atao daoust da se, o labourat hag o c'hoarzin, o karout hag o veza karet. Lentegez nemetken. Perak ivez e oa e vamm ken fur ? Perak n'en doa ket a dad, en dije gallet komz outañ ? Perak e oa ken aonik dirak e geneiled ? O kila dirak ar goaperez muioc'h eget dirak ar boan ?

Ar gegin vihan, hag e vamm, e korn an daol, o trei kein d'ar gleuzeur, he dremm dihewel er skeud, ar goulou oc'h arc'hanta trolinenn he fennad-bleo gwenn :

— Ne zebrez ken ? Klañv out ?

— N'oun ket.

— Sell, pebez penn ac'h eus !

Hag e veze ret d'ezañ sevel, mont d'e gambrig, prenna an nor warnañ ha chom war e wele. Abred e oa c'hoaz. C'houec'h eur diouz an noz, pe c'houec'h eur hanter marteze. Moueziou an dud o koania a doulle evel birou an deñvalijenn, ha trouz bugale an amezeien o c'hoari war ar skalier. Lakaat a rae e benn dindan al liñseliou, ha klask faltazia penaos e vez an den en e arched, pa vez echu pep tra da virviken.

Diskenn a reas betek traezenn Santez Anna Porzig. Didud e oa ivez. E liorzou an tavarniou hag an ostaleriou damgloz, e oa an erc'h war orjalennou ha skourrou treut ar pratellou dilezet, ha war daoliou ha keder brein bet ankounac'haet eno. Morse n'en doa Erwanig gwelet al lec'h-se ken sioul. An tonnou a darze fero koulskoude, biskoaz duoc'h etre an aod gwenn hag ar mor gwenn. E peoc'h an douar, avat, e oa kounnar ar mor evel eur peoc'h brasoc'h c'hoaz.

Bremañ e pigne ar paotrig gant an dorgenn en tu all



d'an traez. Eno, e-touez ar brouskoad, e oa teñval ha diaesoc'h bale, daoust ma oa tavet an avel. Diverket ar gwenodennou. An erc'h dastumet a-hed ar brankouigou a goueze, dre ma tremene, a varradou bihan war e choug hag e ziskoaz, o c'hlebia e zilhad hag o sklasa e groc'hen. Edo ar berralan gantañ pa ziboukas war an uhel. Sklaeroc'h e oa eno. Kenta tra a veizas, avat, eo e oa o serrnozi. Kerzet en doa goustad, abalamour d'e boan. Bremañ ez eas buanoc'h, buanoc'h, o tec'hout rak an noz, aon d'ezañ da chom war-lerc'h ar sklerijenn vras oc'h en em denna, tammig-ha-tammig, er c'hornog.

Tizout a reas al lec'h en doa dibabet, eur pennadig-hent en tu-hont da oufig an Deleg, e-lec'h ma 'z eus gwez o tiskenn betek an dour. Lano a oa. E oa an dour o vourbouilhat, doun ha limestra, ouz troad an tornaod izel, p' en em lezas da goueza.

Mouget an avel, an noz o klucha war ar bed, e teuas an erc'h adarre, stank, pounner, ha padus. Diskenn a reas serz dre holl, war ar mor ha war an douar, evel ma vije an neñv o vennout aloubi pep tachenn ha pep annez, a vuhez hag a varo. Er beredou sioul, e tisc'hreas labour ar maouezed o doa skubet gant evez ha karantez ar beziou. Spina a reas farkajou ha kerdin ha deleziou al listri gorrek o voudal e-kreiz ar Mulgul, en eur ober penn d'ar c'huz-heol.

# Notennou

**« Brezoneg ar Vugale »**

Trugarez d'ar brofourien : an Ao. Fred. Moyse : 35 l. — An Dim. Dubuisson : 50 l. — An Dim. Roudaut : 5 l. — Dre garantez evit hor yez vroadel : 70 l. — An Ao. G. Le Roux : 6 l. 55. — Dizano, Brest : 5 l. — E. Le Baron : 20 l. — en holl : 191 l. 55.

Levriou kaset : Ar C'hastell-Neve : levriou da rei er skoliou tro-war-dro ha 19 koumanant da « Gannadig Gwalarn » : 340 l.

Chom a ra er c'hef : 103 l. 90.

**Kembreiz e Breiz**

War niverenn GWALARN miz gwengolo hor boa moulet ne oa ket bet pedet rener ar gelaouenn d'ar gouel roet war al lestr « Orduna ». Aozerien ar gouel a ro d'imp da c'houzout ne oa ket a-ratoz, pell ac'hano. Kredi a rae d'ezo n'edo ket ar rener e Brest d'an ampoent, o veza m'o doa bet a-raok eul lizer digantañ da lavarout ne c'hellje ket ambroug ar Gembreiz da Gemper ha da Vontroulez. Biskoaz n'hon eus klasket feuka aozerien ar gouel, hag a zo, evel ma oar pep unan, e-touez ar re wella eus ar wir Vretoned.

**Deiziadur brezonek**

Eun deiziadur bras a zo bet engravet gant Xavier



de Langlais evit ar bloaz a zeu. Moulet eo bet war baper kartoñs kaer-meurbet. Daou vouladur a zo bet savet : unan e brezoneg unvan, gant deiziou ar bloaz hepken, hep ano sant ebet (aesoc'h da lenn evit gouzout an deiz), hag unan e brezoneg Gwened gant an anoiou sent hag an deiziou bloaz (talvoudus evit ar re a garfe anavezout anoiou keltiek). Pep deiziadur (ment : 27 : 20) daou liou d'ezañ, gant 12 follenn viziek, a vo gwerzet 3 lur 50 (unvan pe gwenedek).

Skriva da Ronan Caouissin, An Droellenn, Pleiber-Krist.

Digantañ ivez e c'heller kaout ar c'hroaziou-skol keltiek, savet da gemer lec'h ar c'hroaziou gallek. Graet int e metal brao arc'hantet, treset gant X. de Langlais. Gwerzet e vez pep unan 3 lur 50.

---

Lakait an dud
da lenn

**KANNADIG GWALARN**

evit 10 lur hepken
o devo 6 levrig kaer
ar c'haera a c'hellfent da gaout
evit ar priz

●

Klaskit ivez koumananterien nevez

**da WALARN**

●

Seul vui e kresko niver
ar goumananterien
Seul vui e kresko ment
an niverennou

●

Pep koumananter pe adkoumananter da Walarn
a c'hell goulenn evit netra,
en eur baea e goumanant,
trede levrenn ar « Sketla »

GWALARN 1934 :

*Genver* — HUNVRE MAKSEN, LUZ HA LEVELIS (troet gant Abeozen).

*C'houevrer* — YANN AR BURZUDOU (Koulmig Arvor).

*Meurz* — ISTOR AR BED, stagadenn d'an trede levrenn (Meven Mordiern).

*Ebrel* — HIAWAZA (hervez Longfellow, — troet gant Yann Keryell hag Abeozen).

*Mae* — BARZAZ GWALARN 1934.

*Mezeven* — FOSTUS AN DOKTOR DAONET (hervez C. Marlowe, — troet gant Roparz Hemon).

*Gouere* — 1914.

*Eost* — MARVAILHOU LOENED (Abeozen).

*Gwengolo* — AR RUN-HEOL (Jakez Riou).

*Here* — ISAGAN (diwar P. Mac Piarais, — troet gant Farnachanavan).

*Du* — KLEIER-EURED (Roparz Hemon).

Priz an niverenn : 4 lur.

*Embannadur'iou " Gwalarn "*

**Eun nevezenti vras**

An hini kenta
eus eur rummad
levriou gouiziegez
e brezoneg

# MENTONIEZ

gant C. L. KERJEAN

eul levr kaer gant skeudennou
da veza prest en deiziou-man

Prenit ho niverenn dioustu

Priz : 12 lur dre ar post

Moulerez M. VIOLET, 17, ru d'Algesiras, Brest — Ar Mérour : Y. DRÉZEN

Priz : 16 real